# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek
*renet gant Roparz Hemon*
Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur
(Broiou estren : 25 lur)

*Renerez ha mererez :*
B. P. 75, Brest (K. R. 96-38, Roazon)

Niv. 20 - GOANV 1929

## TAOLENN



*Stagadenn:* NORD-OKCIDENTO 1929 — N. 3-4

**Gwalarn**
Niv. 20



# Gwalarn 1930

Pa seller ouz istor *Gwalarn* e-pad ar pemp bloavez tremenet abaoe he ganedigez, e weler mat pebez kemm a zo deut warnañ tamm-ha-tamm. Eur gelc'hgelaouenn lennegel eo bet da genta, graet da sevel eul lennegez nevez e Breiz, ha netra ken. A-nebeudou hon eus astennet hol labour betek studi ar yez, da aoza geriou ha doareou-lavar nevez. War-lerc'h se hon eus taolet pled ouz skignerez ar yez e-touez an dud desket. En diwez, ouz skignerez ar yez lennek e-touez ar bobl, ha dreistholl e-touez ar vugale.

Unan hon anavez mat, hag en deus hor skoazellet, ha meizet hor mennadou gwelloc'h eget den all ebet, Olier Mordrel a skrive n'eus ket pell, e oa *Gwalarn* o riskla muioc'h-mui a-ziwar an dachenn lennegel war an dachenn gevredigezel. Ha gwir eo. Ret d'in, avat, displega penaos ha perak.

▼

P'em eus savet *Gwalarn* e kave d'in ne oa nemet eun dra hepken a rae diouer d'ar brezoneg : eul lennegez. Ma vije roet da Vreiz eul lennegez vras

en he yez, e teuje buan, a greden, d'he c'harout ha d'hec'h azaouezi, ha lakaat ar yez en he sav-plomm ne vije goude nemet eur c'hoari. Klaskomp sevel eul lennegez, hag ar peurrest a vo tizet hep poan na tregas.

Daoust pegen eeunek ha diskiant e oa ar gredenn-se, hen lakaat a ran amañ, hep keuz na mez, rak eur gredenn gaer e oa. Ha m'em eus keuz d'eun dra bennak, ez eo da veza kollet ar goanag hag ar fiziañs am eus bet e galloud ar Gened evit dasorc'hi spered eur bobl. Heti a ran, a-greiz kalon heti a ran, ma chom beo eun darn eus ober *Gwalarn* en amzer-da-zont, e vo an darn a zo kenedus: ar barzonegou, an danevellou, ar peziou-c'hoari, ha kement tra a zo bet graet netra nemet evit ar blijadur.

Ne lavaran ket em eus kredet e oa al lennegez pep tra e buhez eur bobl. A-hend-all, atao em eus roet d'ar ger-se eur ster ledan, ha n'em eus dismegañset stumm ebet a speredelez. Kavout a rae d'in hepken e oan graet kentoc'h da bleustri war al lennegez, tra ma vije re all o pleustri war ar yezoniez, war deskadurez ar bobl, war ar politikerez. Al lennegez a oa al liorz am boa dibabet. Re uhel hen prizien marteze.

Ha setu : e Breiz en deiz-mañ n'eus nemet eur rummad tud o deus, e sell eus ar spered, eun dalvoudegez dibaot : hag an holl dud-se, douget d'ar politikerez a-raok pep tra. Tud speredek, tud labourus hon eus e tachennou all ivez. Tud dispar, avat, n'hon eus ket. Blenierien, gwir vlenierien n'hon eus ket. Da vihana, e-touez an dud eus hon oad.



N'oun ket unan eus ar re a c'hall disranna al lennegez diouz buhez ar bed, pe sevel eur c'hastell d'ezo o-unan, da veva ennañ evel eul lean. Eur skrivagner hon eus bet, brudet a-walc'h c'hoaz en amzer-mañ, en deus graet evel-se. Gwaz a se d'imp, ha gwaz a se d'ezañ. Peziou Malmanche, ha pa vefent embannet holl gwitibunan warc'hoaz (mar dint skrivet e gwirionez), a vefe traou koz e-kichen traou nevez *Gwalarn*. Rak amzer ar Romantelez a zo tremenet evit mat. Ma fell d'eul lennegez bleunia hag efedi, e rank beza stag ouz ar vuhez, kevredigezel kentoc'h eget unanel, lennegez an engroez kentoc'h eget lennegez an den ha trivliadou e galon.

Ret eo bet d'in kemer war va diouskoaz eur garg kalz pounneroc'h eget m'em boa soñjet da genta. Ar vuhez a dle maga al lennegez. Hogen peseurt lennegez a c'hell diwana e lec'h n'eus ket a vuhez ? Brao eo kroui eul lennegez. Hogen bravoc'h ha retoc'h kroui eur vuhez. Hag hep yez dereat, hep deskadurez, hep emskiant vroadel, peseurt buhez a c'hell beza en eur vro ?

▼

War dachenn ar yezoniez, n'em eus ket bet, a drugarez Doue, kalz a dra da ober. Hen lavaret em eus meur a wech, graet e oa bet al labour, ha graet mat gant Fransez Vallée ha Meven Mordiern. N'em eus bet netra da ober nemet kenderc'hel gant an ero, — startaat a-wechou, — skigna, —

dreist-holl boaza an dud ouz ar menoziou yezoniel nevez diskuliet d'imp gant an daou zen speredek-se.

War dachenn an deskadurez, avat, e oa pep tra da aoza. N'em eus ket ezomm addisplega penaos em eus reizet ar pep reta :

1. Lakaat an dud desket da studia ar yez (« ar skol vrezonek » — ar Skoliou dre Lizer, — ha bremañ ar c'henteliou brezoneg embannet war *Breiz Atao*, hag ar skol dre c'henou).

2. Deski d'ar bobl lenn he yez (levriou ar vugale).

N'em eus ket ezomm kennebeut lavarout e vin muioc'h-mui dalc'het gant al labour kevredigezel, — a gemero muioc'h-mui a lec'h marteze war Gwalarn. Betek an deiz ma vo medet eost kenta hor striv : ma vo krouet e Breiz eur vuhez speredel, ma kellido diwarni eul lennegel nevez, disheñvel diouz an hini a vennen e 1925 kenframma en eun taol, talvoudusoc'h hep mar, daoust na vo ket bravoc'h.

ROPARZ HEMON.

# Al Levriou Pemp Gwenneg

E niverenn diweza *Gwalarn* hon eus displeget penaos ez eas en-dro « Brezoneg ar Vugale » e-pad ar bloavez tremenet. E-kerz eur bloavez hon eus roet 1.324 levr, e 61 lec'h, 57 anezo e Breiz-Izel. Al levriou-se a dalv 4143 lur. Ar profou bet e-pad an amzer-se a sav da 4496 lur.

Pemp levr hon eus moulet betek-hen evit ar vugale : *Prinsezig an Dour* (3.000 levr moulet, 1.000 anezo e brezoneg Gwened) ; *Per ar C'honikl* (4.000) ; *Plac'hig Vihan ar Mor* (1.000) ; *Levr al Loened* (3.000) ; *Nijadenn an Aotrou Skañvig* (3.000).

Evit moula ar pemp levr-se hon eus dispignet 25.800 lur.

A-hend-all, n'eo ket bet gwerzet al levriou-se kenkoulz an eil re hag ar re all. Mat hon eus gwerzet *Prinsezig an Dour*, mat a-walc'h *Plac'hig Vihan ar Mor*. Fall-kenañ eo bet gwerz al levriou all. N'eo ket bet gwerzet, koulz lavaret, *Prinsezig an Dour* e gwenedeg. Lakaat a reomp hon eus dastumet 10.000 lur gant gwerz al levriou-bugale.

Ac'hano an daolenn-mañ :

| | |
|---|---|
| Koust al levriou .................. | 25.800 lur |
| Gwerz .......................... | 10.000 |
| Profou ......................... | 4.500 |
| Prof digant Roparz Hemon...... | 11.300 |
| en holl .................. | 25.800 lur |

Ret eo lavarout ouspenn, hon eus bet koll betek-hen war gement tra a zo bet embannet gant *Gwalarn* (nemet Deiziadur 1928). Kaer hon eus gwerza hol levriou koz, ne c'hounezomp ket a-walc'h evit kaout digoll d'an dispign graet gant al levriou nevez. Netra nemet war bep niverenn eus *Gwalarn* e kollomp war-dro 600 lur. (War niverennou evel an hini diweza, enni kalz kartennou, e kollomp ouspenn 1.000 lur).

Penaos hon eus gellet kenderc'hel betek-hen ? N'eo ket diaes da lavarout: me va-unan am eus roet diouz va godell an arc'hant a oa ezomm. Daoust da se, gwall izel eo ar stal ganimp en deiziou-mañ.

▼

Bremañ, komzomp adarre diwar-benn. « Brezoneg ar Vugale ».

Da genta, maget e rank beza atao gant profou.

D'an eil, ne dalv da netra leñva war ar pez a zo, ha ne dalv da netra kennebeut re fiziout war an amzer-da-zont. P'hon eus dastumet 4.500 lur e-pad ar bloavez tremenet, brao e vo ma c'hellomp dastum kemend-all er bloavez-mañ.



Ha ret e vo d'imp eta rei adarre 1.300 levr hepken ?

▼

Lavaromp tri zra :

1) Fentus (pe doanius ma karer gwell) eo gwelout pegen bihan eo ar profou (4.500 lur) e-skoaz koust al levriou (25.800 lur).

2) 1.300 levr n'eo netra, pa soñjer pegen bras eo Breiz-Izel ha pegen niverus an dud a vev enni.

3) Ne vez ket gwerzet al levriou-bugale mat a-walc'h evidomp da adc'hounit ar c'hemm a zo etre ar profou ha koust al levriou.

▼




Ret eo eta :

1) Bihanaat ar c'houst.
2) Kreski niver al levriou roet.
3) Kreski ar werz.

▼

Ar mennad da heul a zo savet a-ratoz evit seveni an divizou-se :

Embannet e vo diwar bremañ al levriou-bugale holl hervez an hevelep skouer : levriouigou a 8 pajenn, war ar bajenn genta eur skeudenn livet gant daou liou. Pep levrig a vo gwerzet pemp gwenneg.

1. Koust ar moula a vo war-dro 700 lur.
2. Niver al levriou roet a vo brasoc'h.
3. Ne vo ket meneget war al levrig ez eo evit ar vugale. Savet e vint en doare ma c'hellint beza

lennet gant ar re vras kenkoulz ha gant ar re vihan.

Levriou a bep doare a vo moulet evel-se, da skouer :

*An danevellou-meur keltiek. — Tud-veur ha pennzarvoudou Istor Breiz. — Marvailhou pobl. — Gwerziou ha soniou (gant an toniou). — Pennadou a-zivout al labour-douar, ar magerez-chatal, ar skiantou, ar beajou, ar c'havadennou*, h. a.

Al levrig kenta, « *Ar Roue Lir* » a zo o paouez dont eus ar wask.

Spi am eus e vo graet d'hor mennad nevez degemer mat.

H. R.

# Dre Heg !

Dervez goude dervez, nozvez war-lerc'h nozvez ez a an amzer e-biou. Daoust ha paret en deus an heol abaoe m'emañ an trede batailhon etre koad « Avocourt » hag an dorgenn 287 ? Erwan n'oufe lavarout. Eur vorenn a zo en em stignet da vat etre ar bed hag e zaoulagad. Pe uloc'h ar ganoliadeg peuz dibaouez, a vir outo zoken da reseo eun tamm boued yen disaour bep noz, pe dristidigez e ene e preiz d'ar spont eo a zo kiriek ? penaos diforc'h ?

Arvesti en deus graet en derveziou kenta ouz kanolierien ar 75, en draonienn a-dreñv d'e fozdifenn, o sacha o fez kanol a-dreuz d'an toullou, kant metr war zehou, kant metr war gleiz, war araok, war adreñv, hervez ma 'z oant kelc'hiet gant taoliou ar 150 alaman. O c'hlevet en deus o tenna koulz lavaret deiz ha noz, a reuziadou kounnaret, o harzal gwasoc'h-gwaz zoken, pa skoe tostoc'h outo tarzadennou an enebour evit rei d'ezañ da gredi e tenne re bell. Manet eo bamet ouz o nerz

kalon. Rak n'hell ket en em ober ouz eur seurt gwall-vuhez. N'eus nemet eun huñvre en e benn : mont pell da vat diouz an ifern-mañ.

Deut eo bremañ e gompagnunez tostoc'h d'al linenn genta. Emañ Erwan gant ar rederien all, tri anezo bremañ, hag is-ofiserien ar bureo en eur c'heo doun, stok ouz hini ar c'habiten. Krignet int eno gant al laou diniver chomet warlerc'h ar soudarded du. Poan en deus Erwan gwasoc'h-gwaz e soliou e dreid. Sellout a ra outo eur wech an amzer ha ne wel nemet klogorennou flastret. Terzienn a sko en e wazied ha netra d'hen habaskaat nemet dour an eienenn dosta er saonenn ma n'heller mont betek enni nemet en noz pa ne vezer mui gwelet diouz lein ar « Mort Homme ». Pa zeu tro Erwan da vont gant paperennou da geo ar c'homandant ez a buana ma c'hall. N'emañ ket gwell ar bed dre eno. Ne laka ket ar mestr bras beg e fri zoken er-maez.

— « P'en deus c'hoant mont war vaez », eme ar c'heginer da Erwan e pleg e skouarn, « ne da ket d'ar priveziou. Goulenn a ra digant e floc'h degas d'ezañ eur sailh... hag echu ! »

— « Estregedoun », a soñj neuze Erwan, a zo e krabanou ar spont. »

Hag e teu adarre d'ar c'heo da voredi ha da c'hedal... an diskenn. Rouez an diviz etrezañ hag ar rederien all, dreist-holl ouz Renier, eun Naonedad taer ha lorc'hus, na seblanto morse ar spont



kaout peg ennañ betek an deiz — daou vloaz diwezatoc'h — ma varvo diwar endevout graet fae war an « uperid », eun dra kreñvoc'h eget taera nerz-kalon mab-den. N'eo ket ar vignoniez a oa etre Erwan ha Livier a c'hellfe sevel etrezañ ha Renier, kasoni avat ne lavaran ket. Hag e sank dounoc'h doun Erwan en e anken hag e wall huñvreou.

Abaoe kreisteiz eo dic'hlannet ar ganoliadeg alaman War-dro ar c'heo hag en draonienn e tarz obuziou pounner an 210. Eun taol chañs e vefe da gefiou sapr, dindan c'houec'h metr bennak a zouar dizouget war c'horre, gellout herzel ouz unan anezo ma kouezfe a-blomm.

— « Eur reder a-youl-vat da vont da welout penaos e tremen an traou el linenn genta », eme ar c'habiten Renaud e nec'h an diri.

Ne finv den, Erwan nebeutoc'h c'hoaz eget nikun. Jedi a ra ennañ e-unan : « C'houec'h kant metr bennak da redek war an douar noaz a doull obuz da doull n'eo ket eur c'hoari ! Ouspenn-se mar dafe falloc'h an traou eget boas ahont, unan bennak a vije deut a-benn da zont betek ennomp. Aesoc'h e kaver peurvuia redek war-du an adreñv. Ne finvan ket ! »

Gourdrouzus e sav bremañ mouez ar c'habiten. Renier a zo en e sav o wiska e armou hag en hent hep eur ger. Ne deo tamm ebet kemmet e liou. E gwirionez ar spont a zo eur ger goullo evit ar paotr-se. Nag e karfe Erwan beza eveltañ.

Deut eo Renier en-dro hep beza tizet ar pal. Eun ofiser eus an eilrannad arme, lakaet gantañ en e benn mont betek al linenn genta, a zo aet d'e heul eur pennad hent ken n'en deus kemennet d'ezañ dont war e giz. Aner oa d'ezo mont da veza pulluc'het hep ezomm.

Mouez ar c'habiten a glever adarre war laez :

— « Ar rederien n'en deus ket falvezet d'ezo respont d'am galv bremaik a yelo en-dro d'o c'hevrennou emberr. Ne fell d'in kaout war va zro nemet paotred dispont ! »

En taol-mañ avat eo divorfilet-krenn Erwan. Flemmet eo e diou c'hiz. Eun tañva en deus bet, e kanienn ar Pin, eus buhez ar skouadrennou ha n'eus tamm avi ebet ouz ar re a zo ahont. Ouspenn se bep gwech m'eo deut e dro da vont en hent ez eo aet. Krena a rae gant an aon marteze, graet en deus avat e lod hep lezel e labour gant eun all d'ober.

Sevel a ra trumm. Daoust ha gwiridik eo c'hoaz soliou e dreid ? Ne oar ket ken. Eur c'horfad droug a zo ennañ ken na stag da zifronka hag e krap gant an diri.

Tavet eo ar ganoliadeg. Nozi a ra. Ar c'habiten a zo er-maez o tonemonea gant e isletanant. Du e benn. War eeun d'ezañ e teu Erwan ha steki e seuliou daoust d'ar boan, en eur saludi.

— « Daoust hag eun digalon a rit ac'hanoun, kabiten ? » emezañ, daerou bugel mezek o tivera war e zioujod.



Eur skrijadenn a ra an ofiser ha sellout outañ.

— « Ne ran ket, Erwan. Anez da se n'em bije ket moarvat lakaet hoc'h ano da gaout ar groaz a vrezel en abeg d'ho pleniadenn a-dreuz « Esnes », er sizun dremenet. Met perak oc'h chomet difinv pa c'houlennen eur reder a-youl vat? »

— « A-youl vat ne din morse, kabiten », eme Erwan start. « N'em eus nemet va buhez da goll. Mar doun tonket da chom war an dachenn, ne fell ket d'in da vihana beza kiriek. Soñjal a ran ez eo kement-se va dlead e keñver va zad ha va mamm... »

— « Ni kennebeut n'hon eus nemet hor buhez da goll ! » eme, gant e vouez put, an isletanant hag a ra koulskoude, an holl her goar, gwella ma c'hall da ziwall e dammig aotrou ouz falz an Ankou.

— « Ho ten oun, kabiten », a gendalc'h Erwan hep ober van ouz egile. « Mar fell d'eoc'h va c'has en eun tu bennak, roit eun urz d'in hag e sentin. Mar lezit ganin da zibab avat, e kavan gwell chom e gwasked ar c'heo. »

Dilavar e van eur pennad ar c'habiten. Sellout eeun a ra ouz ar paotr yaouank, ma wel an diouskoaz anezañ o skrija diwar zifronkadennou hanter vouget.

« Eun aner-labour a zo da vlenia a-benn eun hanter eur d'al linenn genta. Mont a reot da ziskouez an hent, Erwan. »

« Hag ez in, kabiten, » eme Erwan en eur saludi hag en-dro, sederaet, d'ar c'heo.

Goustad e kerz an aner-labour, en eur widila a-hed ar c'heviou kanolierez flastret, eur pennad mat a zo, ma klever o sevel diouto c'houez poud korfou maro o vreina. Barradou obuziou 88 ha 77 a darz a-gleiz hag a-zehou, a varc da vare. An holl a buch bep tro nemet Erwan, ken c'houero e galon en e greiz ma n'eus mui tamm aon ebet.

Sed amañ al linenn genta. Ouz skleur eur fuzeenn wenn-kann en oabl e spurmanter furmou gourvezet war gravazou. Pe varo pe doc'hor eo an dud-se ? Sellit hemañ : evel pa vefe trouc'het e daou hanter eo. Finval a ra c'hoaz ar paour kaez relegou, eun tamm diouz eun tu, egile diouz eun tu all. Trei e sellou a ra buan Erwan diwar an arvest euzus ha mont davet al letanant a zo e penn ar foz difenn. Fall eo bet an dervez. Tud gloazet a zo e-leiz ha meur a hini lazet.

— « Emañ ar serjant Valon », eme d'ezañ an ofiser, « o paouez beza tizet en e benn a-dreuz e dokarn. Ne wel ket sklaer ken. Bleniit-heñ betek ar c'hlañvdi-red dioustu. An aner labour a gavo aes a-walc'h hent an distro hepdoc'h. »

Kroget en deus Erwan e dourn ar gloaziad, puchet e strad ar foz. Leñva ha klemm didrouz a ra ar serjant ha ne glever gantañ nemet ano e wreg hag e vugaligou.

— « Deuit ganin serjant », eme Erwan outañ gant truez. « Ne dit ket da fallgaloni evel-se. An tamm ne deo ket aet doun en ho kilpenn peogwir eo chomet en ho tokarn. Warc'hoaz da ziwezata e viot en hent etrezek ar c'hlañvdi hag er-maez a boan evit mat marteze ! »



Hag e tiskennont o daou gant ar wenodenn a-hed ar c'heviou flastret. Bep tro ma tarz eun obuz tostik ez en em start ar gloaziad ouz e vlenier, pemzek vloaz bennak yaouankoc'h egetañ, evel eur bugel aonik ouz e dad. Leun-barr eo kalon Erwan a c'houervoni, a druez ouz an dud keiz hag a gasoni ouz ar brezel. Kennerza a ra e gompagnun betek ma tegouezont o-daou, kazeiha-kazel, dirak keo ar gravazaterien. Daou eus ar re-mañ a dap krog raktal er gloaziad da walc'hi ha da liena e c'houli.

— « Sed aze unan saveteet moarvat », a soñj Erwan. « Bremaik e vo kaset d'ar c'hlañvdi-red hag e pigno eno er c'harr dre dan, hag en hent wardu peoc'h an ospital.

Hag e tistro Erwan d'e geo da voredi peuz fall a-walc'h betek ma ranko mont adarre dre heg peogwir ne da ket a-youl vat.

ABEOZEN

# Gouel ar Sakramant

An hañv nevez ganet a dride a gaouadou e liorzou Breiz-Izel. An avel a drouze er gwez. Porz Pennavern a oa moredet en heol klouar. E gwasked ar skiber, eur vamm-yar, puchet er boultrenn, a c'houdore eun torrad labousedigou dindan he eskell c'houezet. Bep ar mare eur poñsin a zi-c'houzouge a zindan eun askell, hag a c'hoarze d'an heol gant perlez e zaoulagad yaouank. An hini goz a gloche, ha, kerkent, ar pennig melen a zistroe d'ar goudor, e baradoz ar pluñv.

Ar c'hleier a sone ar gousperou, gousperou gouel ar Sakramant.

Herve Bogion, mab Pennavern, en doa douret e gezeg, ha lakaet foenn en o restell. Gant palm e zourn e floure blevenn skrivellet ar gazeg c'hell.

Ar c'hleier a davas; ar c'hloc'h bihan a dintas daol daol. An eil son.

— Poent eo d'in, a soñjas Herve.

Dastum a reas eun dournad foenn strewet dindan al laouer, hag e serras an nor war e lerc'h.

Daou baotrig, gant bep a vriad brulu, a c'hortoze, er porz.



— Ni a zo bet o kerc'hat brulu evit ho c'hoar, a lavaras an hini brasa, war e bouez.

— Sell aze daou baotrig koant, eme Anna, o tont, d'an ampoent, diouz al liorz, eur boutegad bleuniou roz dindan he c'hazel. Brulu kaer avat, hoc'h eus kavet.

— O! er waremm, du-se, ez eus c'hoaz re hir, hir.

— Mat ! lakait ar brulu war ar bleuniou rozmañ, kemerit unan e pep dourn d'ar baner, ha dougit anezo dioustu d'ar groaz. C'houi a zeuio en-dro, goude se, da gerc'hat bep a zaou wenneg.

Ar baotred a sammas ar boutegad. Kerzout a raent buan ken na redent, hag e c'hoarzent gant ar blijadur.

— 'M eus aon, Anna, eme Herve, hoc'h eus kutuilhet kement boked a oa el liorz.

— Warc'hoaz, Herve, e tigoro bleuniou-all. Ne vo ket re fichet ar groaz.

Herve a yeas d'en em gempenn evit ar gousperou. Bruzunachou geot kraz a roe krafign d'ezañ, en e gerc'henn. Kelorn ha chadenn a ziskennas er puñs en eur strakal, ken na lamme an ahel.

Herve a skuilhas dour fresk en neo-vaen. Diwiska 'reas e chupenn hag e roched.

A ! nann, n'edo mui liou ar c'hleñved war gorf Herve Bogion. Ouz e welout korfet-kaer dindan heol mezeven, n'en dije kredet den e oa bet war e wele adalek ar foennou, warlene, betek an diskar, bet nouennet diou wech, ha chomet miziou ha miziou etre gwellaenn ha fallaenn. Gant mi-

ziou o tremen edo tremenet ar c'hleñved, ha paret en doa adarre ar yec'hed gant an hañv o c'hori. N'oa ket bet an tomm ha yen evit e yaouankiz. D'ar falc'hadegou ez aio adarre, hag e teuio gantañ ar reuta tenn; d'an eost e youc'ho war al leuriou-dourna, hag e winto forc'hadou plouz d'ar bern, ker sounn hag ar reuta douger. Bagol eo da zegas avi d'eun den yac'h. Anvet eo bet, en oferenn-bred, da zougen banniel bras sant Tei, ha plijadur a ra d'ezañ soñjal eo bet lakaet Mari Vazele da zougen ar Werc'hez. Diwar o fenn, o deus merc'hed Landremel kavet da abegi. Hervezo evelato, e kendereont o-daou, an eil ouz egile.

Eur vaouez goz avat, a gav sklaer ha gwall-gizidik daoulagad Herve Bogion.

Herve, stouet a-us d'an neo, a daole dour dreist e choug.

... Keit ha ma oa chomet war e wele, klañv ha klañvidik, e oa bet Mari aketus da zont da gerc'hat eus e gelou. Alies e teue d'an abardaez, hag e sikoure Anna Bogion da wriat pe da feri ar c'hoefou, digarez da chom pelloc'h. Eur wech zoken, e oa bet en ti eur penn-devez leun, hag he doa skoazellet da vugadi. Pa gemere he stamm, e veze azezet war an skaoñ, harp ouz e wele. Flour ha sioul e oa he mouez pa c'houlenne digantañ pe naon pe sec'hed en doa, ha petra a c'hoantae, evel ma vije bet e c'hoar.

...Hag Herve a skuilhe dour war e benn, a vozadou.

— 'M eus aon e plij d'eoc'h an dour, eme Anna, diwar dreuzou an ti.



— Vad a ra ! emezañ.

Hag e kemeras an toailhon a-dre daouarn e c'hoar, en eur strilha e bennad bleo.

Edo e vamm o vont d'ar vourc'h.

— Sec'hit mat ho pleo, Herve. Bleo gleb n'int ket yac'hus.

— Ba ! eme Herve en eur c'hoarzin.

Hag ez eas d'en em wiska.

Kreski a reas lammou e galon yaouankaet: klevet en doa e c'hoar, er porz, o lavarout.

— Emaoc'h o vont, Mari?

— Ya; amañ eo aet an dud ?

— Mamm a zo aet, hag Herve a zo oc'h en em wiska. Poent eo hastout; pelloc'h e vo ar son diweza.

— Goloi a ra an oabl...

— Gant ma ne ray ket glao ?

— Glao ne vo ket gant an avel a c'houez war ar menez.

Herve, dre brenestr e gambr, a daolas eur sell er porz. A-benn neuze avat, Mari Vazele a oa aet e-biou.

Eur vargedenn a guzas an heol, hag a bourmenas he skeud, goustad, war borz Pennavern. Ar yar goz, gant he labousedigou, a ziskrape e poultrenn ar skiber; ar polezi, kludet war rod an drailherez-lann ha war daliou an tumporellou, o doa souchet o fenn dindan o eskell, hag arneuet o gwad, a vorede, o c'hortoz ar glao.

Herve a stardas e c'houriz glas en dro d'e zargreiz, hag a wiskas e chupenn zu neudennet. He

c'hoar a zegasas d'ezañ e dog nevez, a roas tro d'ar vlevenn hag e tispilhennas ar voulouzenn uhel, stardet a-dreñv gant eur bloug aour.

— Kaer e viot, emezi.

Ya, edo adarre deut da waz. Mezeven en doa degaset d'ezañ an nerz diframmet digantañ e mezeven warlene. Par-eeun en em gave d'ar barreka Lotead.

... Ne welas ket Mari Vazele o vont gant an hent, dirazañ. Mari, aon ganti emechañs degouezout diwezat er gousperou, he doa astennet he c'hammedou.

E Landremel, e-tal an ostaliriou, ar wazed a vutune hag a zivize diwar-benn an amzer hag an ed.

— A ! salud, Herve, deut oc'h ! eme Jakez, mevel bras ar Runigou.

— Ya; pelloc'h e vo an taol diweza...

Mouez ar c'hleier a yeas war e gomzou.

Dre ma tostaent ouz an iliz, Jakez a lavare da Herve :

— Klevit !... deut oc'h da zen en-dro... N'hoc'h eus ket sonj?... P'hor boa gounezet ar banniel diwar re Bleiben, da zeiz an tenn? Tud reut e oamp. Bremañ, pa oc'h pare, paotred an tenn o deus plijadur. Hag ez omp en em glevet. Ar c'hleier, d'ar brosesion, a vo brallet gant paotred ar c'hlaz. Ne bigno den all en tour. Hizio a vo devez bras.

Herve a vousc'hoarzas.



— Mat, emezañ, en em gavit holl, goude ar gousperou, en ostaliri ar Saliou. Hizio ar sonerien a ranko distrei mezo d'ar gêr... Ha brall d'ar c'hleier, ken na vrallo an tour !

Hag e tennas e dog war dreuzou an iliz.

Anna Bogion a gare he breur gant karantez eur vamm. Evit ober plijadur d'ezañ he doa kutuilhet bokedou brava al liorz da vleunia ar groaz hag aoter ar c'hroazhent. Karantez evit he breur savet a varo da veo. Karantez he ugent vloaz.

Ar baotred o doa plantet, neizeur, saprennou yaouank en-dro d'ar groaz. Matez an aotrou person, skoazellet gant dimezelled pinvidik ar vourc'h, a wiske korf ar groaz a ginvi, hag a spilhenne enni bleuniou roz, ker ruz ha gwad ar Salver. Stummet o doa war al leurenn, gant geotou ar Werc'hez, eur steredenn c'hlas-wenn, ha merc'hedigou, gant brulu hag elestr, e ballenne an hent.

Ar c'hleier a sonas. Echu e oa ar vleuniadeg.

— Biskoaz n'eo bet ker fichet ar groaz, eme unan eus dimezelled pinvidik Landremel.

Merc'hed a lavaras, goude gouel ar Sakramant, en doa Herve Bogion taolet eur sell ouz Mari Vazele, p'edont o tostaat ouz an aspled evit mont da zegemer ar Werc'hez ha banniel bras sant Tei a dre daouarn ar c'hloc'her. Nemet n'eo ket bet gouezet hag e lavaras eur gerig d'ezi, na merzet he doa stouet he daoulagad d'an douar.

Ar c'hleier, kaset taer en-dro gant paotred an tenn, a strew war ar barrez o galvadennou dranta. Nijal a ra o mouez d'ar menez, a-dreuz roziou ha gwarimier, diskenn a ra d'an draonienn dre girnier gwaskedet, heulia 'ra an hent bras, er c'hroazhent e kildro, hag e trid er gwezigou ha war ilio an targosiou, hag en em sil er mengleuziou, el liorzou, e leuriou tommheoliet ar c'heriadennou, ken habask d'ar sulveziou d'abardaez. Ar c'hleier a voud er foenneier touz, hag e kanont a-gor gant ar stivellou ha gant skluz an Avon, evit distrei hag adpignat gant an avel d'an torgennou, a-dreuz ar balanegou ha dreist ar c'hleuziou, kribennet a raden yaouank, evit mervel e menez Krulo, war gorre ar segal glas.

War blasenn Landremel e skedas eur barr-heol. Al lid-ambroug a oa deut er-maez. Ar bannielou, seiz an tavañjeriou, voulouz ar c'horfennou, ar c'hoefou gwenn-kann, pluñv an del, ar Sakramant a daolas o lufr. Merc'hed ha gwazed a gane:

*D'hor mamm santez Anna...*

Mouez ar varchigoded a skiltre dreist an holl moueziou. An aotrou kure a roe an ton; e zivrec'h, savet d'an nec'h, a heje milginou ledan e sourpiliz gwenn, evel eskell digoret.

Evel ar varchigoded, ar c'hleier ne oa ket berr o anal. O bazoulennou a skoe ouz an arem gant imor ha levenez. Er c'hirnier, mammou o vont d'ar groaz, eur bugel war o brec'h, hag eur paotrig



tri bloaz, o suna e viz meud, krog o zavañjer, a gerzas buanoc'h.

— Dalc'h 'ta ! eme Jakez ar Runigou, en eur sacha war gorden ar c'hloc'h bras.

Eur c'houezenn gaer da baotred ar c'hleier. Paotred ar c'hloc'h bras a gane :

— Binbaon d'al laez !

Paotred ar c'hloc'h bihan a ziskane :

— Binbaon d'an traoñ !

Hag holl :

— Sa...a...ach... 'ta !

Brall d'ar c'hleier ! Ar sonerien hizio a rankomont mezo d'ar gêr.

— Brall d'ezo ! Oc'ho !

Biskoaz n'en doa krozet kement tour nevez Landremel, ha biskoaz n'en doa gwelet en e solier kement a yaouankizou bagol.

Lorañsig, niz da Jakez ar Runigou, a rae ivez « binbaon ! oc'ho ! » en eur bignat d'an tour. En em laeret en doa diouz al lid-ambroug o vont dre an nor dal, hep gouzout dare d'an aotrou kure. Astenn a reas e fri dre an nor damzigor, hag e sellas gant daoulagad beo.

— Amañ ! Lorañsig.

Lorañsig a lammas war ar plancheiz, hag en em istribilhas ouz korden ar c'hloc'h bihan. Ar soner a lezas ar gorden da vont, ha setu Lorañsig sachet d'al laez. Al lakepod, paket genaouek, a ziskrogas trumm hag a gouezas war e benn adreñv. Ar sonerien a zirollas da c'hoarzin.

— Binbaon d'al laez ! binbaon d'an traoñ !

— Emañ ar vicher o sanka doun, eme unan.

Aet e oa al lid-ambroug a ziwar weled. Ar c'hleier a davas. Ne gleved mui diouz an tour nemet mouez ar varchigoded.

E hanter hent, e-tal park melchon ar Joleg, banniel bras sant Tei a chomas a-sav. Herve Bogion he degemere digant Renan Kerhoaz, an douger kenta.

...Biskoaz ne oa bet banniel bras sant Tei douget ken uhel war hent bras Landremel.

Eur vaouez goz, eur baourez, penndaoulinet ekichen eur gloued, a reas sin ar groaz pa dremenas Herve. Marteze e oa degouezet d'ezi, er goañv tremenet, astenn he dourn ha goulenn eun tamm bara e toull dor ar Bogion, hag he doa, goude he aluzen, lavaret eur bater hag eun ave evit tud an ti. Hag Herve a oa deut yac'h en-dro.

— N'eo ket re bounner, Herve ? a c'houlennas Ronan Kerhoaz.

— Pounner, emaoun-me, a respontas Herve.

Ma oa pounner ar banniel, heñ a oa kreñv.

Eo, skuiz ez eas a-raok m'en devoe graet dek metrad zoken. Eur pistig a santas en e gostez. Barradou avel a skoe a gaouadou war ar seiz ledan, ma ranke Herve chom a-sav bep ar mare, reutaat e izili, ha trei ar banniel war e gant evit mont a-skoaz gant an avel.

An aotrou person a selle gant nec'h ouz sant Tei hag ouz an oabl, bep eun eil tro. N'oa ket avat, gant aon ouz ar glao; keuz ennañ da veza anvet Herve da zougen ar banniel ne lavaran ket. Anna Bogion he doa anken ivez, ha bep barr-avel a skoe war he c'halon.



— Gwall avel ez eus, eme Renan Kerhoaz, evit divanka e gomzou kenta.

— E c'hell c'houeza, a respontas Herve, gant eur genou prennet.

Ha banniel bras sant Tei a yae gant an hent, sounnoc'h eget an holl vannielou all. A-dreñv, Mari Vazele, o tougen ar Werc'hez, a oa he daoulagad o para warnañ.

Al lid-ambroug a dostae goustad.

*Ave, maris Stella...*

Andorennet e oa bremañ an hent ouz ar c'haouadou avel gant ar c'hleuziou uhel hag ar c'hreskou dero nevez. Herve a oa mall gantañ degouezout ha harpa fust ar banniel ouz mein an hent. Ar mammou, war o daoulin dirak ar groaz, a ziskabellas o bugaligou.

— Peoc'h ! bugale. An Aotrou Doue !

Neuze avel ar menez, war e api er parkeier, a lammas er c'hroaz-hent, a hejas an tavañjerou seiz, a skoas ouz ar broziou pounner, a ziframmas ar bannieligou koton gwenn a dre daouarn merc'hedigou ar skol, a vrallas an del, a sarac'has er gwez, a rasailhas, fuloret, a ankelc'hias ar bannielou, ha, p'edo ar Sakramant, meulet ra vezo, o tegouezout er groaz, a stlapas d'an traoñ, war vein an hent, banniel bras sant Tei.

P'en devoe ar beleg graet sin ar groaz a-us d'an dud penndaoulinet war an hent, e loc'has adarre al lid-ambroug war-du Landremel. Ar merc'hed, bodet a-dreñv ar wazed, a gilas d'al lezou evit rei frankiz, o c'hortoz o zro. Ar groaz wenn a dremenas, ha goude ar groaz aour, banniel ar Galon Sakr, banniel an Itron-Varia, banniel bras sant Tei, ar Werc'hez, Santez Anna, ar Sakramant, meulet ra vezo, ar barrezianiz.

Renan Kerhoaz a zouge banniel sant Tei.

An avel a grogas adarre da c'hoari e benn fall dreist ar c'hleuziou izel ha dizolo. An aotrou person avat, a gerze dianken.

— Herve, eme Renan, arabat mont ken buan.

Herve a glaskas ingala e gammedou ha kerzout gorrekoc'h, hag e oa atao e gerzed dizingal. Mall en doa tremen e-biou d'ar merc'hed ha beza erru en iliz. Glas e oa e liou. En aner e klaske gwiska eun dremm dizeblant; edo krizet ha roufennet e dal. Ne sellas nag a zehou nag a gleiz, e-doug ma tremene e-biou d'ar barrezianiz. N'ouie ket petra ober gant e zaouarn, ha keuz en doa da veza lezet e dog en iliz. Hep gouzout dare d'ezañ e valee adarre buanoc'h.

En tour ar sonerien a gane :

— Sa...a...ach... 'ta ! O...c'ho !

— Binbaon d'an traoñ.

— Binbaon d'al laez !

— Oc'ho !

Lorañsig, puchet ouz aspled ar solier, a selle



ouz ar brosesion o tremen dre an nor dal, hag a doc'helle en-dra ma c'helle, evit beza gwelet gant paotred ar skol.

Pa voe echu ar gousperou, matez an aotrou person ha dimezelled pinvidik Landremel, deut da zivleunia ar groaz, a lodas ar bokedou etre ar vugaligou. Tiez, war ar maez, ne vezont bleuniet nemet eur wech ar bloaz da heul gouel ar Sakramant, hag e vez ar bleuniou miret betek gweñvi, ha miret deliou roz etre pajennou al levriou oferenn. Bleuniou ar groaz o deus eur frond santel dreist da frond an holl vleuniou all.

Herve a zistroe d'ar ger. Eur pennad dirazañ ez ae Mari Vazele gant eur vignonez ha gant Ronan Kerhoaz. Anna he doa lavaret da Herve chom d'he gortoz; respontet en doa e kave gwelloc'h mont d'ar gêr, dioustu. Ken d'ezañ beza sentet outi.

Araok kuitaat Landremel en doa tremenet dre ostaliri ar Saliou, hag en doa gourc'hemennet da Ber rei d'ar sonerien ar pep gwella a oa en e gao, ha kement ha ma karent.

Er c'hroazhent, paotredigou a en em dage a-zivout ar bokedou taolet d'ezo diwar an aoter gant an dimezelled.

— Me ! me ! eur boked d'in !

— O roit unan d'in ivez !

— Amañ !

— Piou n'en deus ket bet ? a c'houlennas, en eur c'hoarzin, unan eus an dimezelled.

An holl vugaligou a hopas :

— Me !

— Maivon, en tu-mañ n'eus ket bet stlapet !

Maivon a vannas bokedou diouz o zu.

En eur dremen, Renan Kerhoaz a bakas eur rozenn hag he c'hinnigas da Vari Vazele.

Ar sonerien a zeuas d'an ostaliri.

— Hizio, eme Ber Saliou, an ostiz, ez eus bet ton bras gant ar c'hleier.

— N'oc'h ket aet bouzar, Per ?

— Feiz ! bet darbet d'in.

— Ha bet darbet d'ar c'hloc'h bras koueza en traoñ a dammou !

— A 'ta ! paotred, petra 'vo evet ?

— Gortozomp, eme Tin Ar Gouerou. N'eo ket degouezet Herve.

— Herve ne zeuio ket, eme Ber Saliou. Tremenet eo dre an ti, ha lavaret en deus d'in diskarga d'eoc'h, diouz ho c'hoant. Aet eo d'ar gêr, wareeun.

Tin Ar Gouerou a hejas e benn.

— D'ar gêr ! Gwir, n'en em gav ket c'hoaz gwall yac'h. Er groaz, bremaik...

Mari Bogion a zeuas en ti da brena holen. Ne reas nemet mont ha dont.

— ... Ar reuta den a oa e Pleiben, da zeiz an tenn, a lavaras Tin.

— Ba ! evelse emañ ar bed, eme Jakez ar Runigou. Eun den o sevel diwar gleñved n'en do morse



nerz eun den yac'h. Evomp atao, ha yec'hed d'ezañ !

— Petra a gemero pep hini ? a c'houlennas an ostiz.

— Ar gwella eo lakaat d'imp eiz gwerenn hag eun hanter boutailhad rom.

— Nann, dek kwerenn, Per ; unan evidoc'h hag unan all evit Lorañsig. Gounezet en deus eul lipadenn. Bremaik, en eur glask pignat d'ar c'hleier, ez eo kouezet war e reor, ken en deus graet *bek* en eur goueza.

Lorañsig a c'hoarzas dre zindan.

— Alo ! eme mevel bras ar Runigou, ar sonerien hizio, a ranko mont mezo d'ar gêr.

Tin Ar Gouerou a dufas, war darou al leurdi, e zaou wennegad butun sunet.

Anna, o tegouezout er gêr, a welas war skaoñ ar gwele, hanter bleget, dilhad mezer he breur, ha, war an daol, an tog nevez gant e voulouzenn uhel hag ar bloug aour plaen.

Didrouz e oa porz Pennavern. Er skiber hag el liorzou, e sarac'he an avel; ar gwez evlec'h a vrañsigelle o skourrou uhel, melenet gant ar c'huz-heol.

War-dro serr-noz, e tistroas Herve d'ar gêr.

— Oc'h ober eun droad oc'h bet ? a c'houlennas he c'hoar digantañ.

— Ya ! Ar Mokaer en do ed brao, ar bloaz-mañ.

Herve a azezas ouz taol.

Klevet e voe eun den o vont e-biou en eur gana.
Tin ar Gouerou, mezo, war hent ar gêr.
— Skuiz oc'h, Herve ? eme Anna.
— A ! oah !
Mouez Tin ar Gouerou a chomas berr e-kreiz eun diskan.

..............................................

— Anna, bleuniou ez eus en ti ?
— N'eus ket, Herve ; perak ?
— A ! Me grede d'in e kleven en ti c'houez vat bokedou ar groaz.
Anna a sellas outañ.
— Gouela 'rit ? emezi.
Hag, evit ar wech kenta en he buhez, Anna Bogion a bokas d'he breur.

JAKEZ RIOU.

# Danevell Varzus Sant Brendan

(*Kendalc'h*)

## V

### SANT BRENDAN A RA EUR BURZUD BRAS WAR C'HOULENN SANT GWELTAZ.

Pa voe aet an tri dervez e-biou, e lavaras Sant Gweltaz da Sant Brendan :

— Bez' ez eus er gouelec'h tosta gouezviled, d'ezo eun nerz spontus. Alies ec'h argadont an dud ha n'o devez ket aon rak dont da gantren betek dor ar manati. Hogen, gouzout a ran en deus roet d'eoc'h ar galloud da bellaat diouzimp an amezeien doujus-se. Dre seveni ar burzud-se zoken eo e vezo kretaet d'eoc'h distaol ar gwall emaoc'h oc'h ober eur pirc'hirinerez-pened evitañ.

Ha mont Sant Brendan d'ar gouelec'h, e ziskibl Talmach gantañ. Eun niver bras a varc'hegerien o heulie a-bell, c'hoantek da welout pehini e vije degouez ar ratoz her.

Pa dizas an daou vanac'h al lec'h doujet, gwelout a rejont eur barez, he c'helin en-dro d'ezi, o tommheolia. Talmach a yeas war raok da ober

d'ezi sevel. Al loen a laoskas eur yudadenn vraouac'hus a lakaas an erevent all kuzet er strouezegou hag er c'heviou tro-war-dro da zeredek.

Brendan a lavaras d'ezo :

— Deuit war hol lerc'h sentus gant ho holl gelin.

Hag endra ma selle ar ranelled a-bell, en gortoz da welout ar sant hag e ziskibl o vervel, ar gouezviled, hesent evel kon feal, a blegas d'ar gourc'hemenn a oa roet d'ezo. Hogen, kerkent ha ma stagas an tropell divent da gerzout, e pellaas ar varc'hegerien d'an daoulamm. Sant Gweltaz o welout edo deut an erevent da veza ken habask ken o doa heuliet Brendan betek doriou kêr, a drugarekaas Doue evit an oberennou marzus a sevene dre hantererez e waz. Hemañ a c'hourc'hemennas neuze ma tistroje an anevaled d'o faou ha ma chomjent hiviziken hep noazout ouz den, ha raktal ec'h askemerjont penn o hent etrezek ar gouelec'h. Ne ouzer ket petra e teujont da veza a-c'houdevez, rak diwar neuze, ne glevas den komz anezo.

Sant Gweltaz a vennas rei da Sant Brendan ar gwiriou a biaoue war ar gêr dosta ; an abad santel avat, a respontas d'ezañ :

— Petra ' vern d'in ar bed !

Gervel a eure e geneiled en-dro d'ezañ, ha roet ganto holl an af a beoc'h da venec'h Ruiz ha d'o mestr doujus, e kendalc'hjont gant o ergerz. Goude treuzi Breiz-Izel eus ar c'hreisteiz d'an hanternoz, ar birc'hirined a erruas en eul lec'h, e ano Alez. Bez ' e oa anezañ eur penn-tir roc'hek



a save war al lec'h ma teu ar stêr Rañs da zinaoui he doureier e-barz mor Breiz. Brendan a ziazezas eur manati war roc'h Alez hag a fizias ar renadur anezañ er Malo yaouank, ar santela eus e ziskibien.

Pa voe boulc'het gant Brendan pempvet bloavez e birc'hirinerez, Doue a roas d'ezañ da anaout e ranke distrei d'e vammvro. Kemenn a reas se d'ar vreudeur, a grogas raktal da sevel eul lestr. Pa voe peuraozet pep tra e sell eus ar c'himiad, an abad santel a anvas ar venec'h a dlee tuda diazezadenn Alez hag a c'hourc'hemennas ma vije stegnet ar gouel. Sant Malo a fizias renadur an abati nevez en unan eul al leaned hag a zílec'hias gant e vestr, rak mont a ranke gantañ war vor pellamzer c'hoaz a-barz distrei da vanati Alez, ma vije lec'h e zasorc'hidigez.

## VI

## SANT BRENDAN HA SANT MALO EN ENEZ AR RAMZ MILDU.

Bez' e oa meur a zervez ma verdee ar birc'hirined pa spurmantas al loman eun enezenn o sevel war c'horre an doureier. Laouen e voe ar vreudeur, rak kredi a rejont ez oa Enezenn an Den Eeun, m'o doa klevet ken alies komz anezi.

Douaret d'ar vag, Sant Brendan, heuliet gant an darn vrasa eus ar venec'h, a yeas da ergerzout an diabarz. En aner eo e klaskas roudou eun annez :

didud edo an enezenn. E-kreiz, e save eur grec'hienn, warni eur grug divent, peursounn war lein an enezenn. Hag ar venec'h da vreutaat diwar-benn ar bez-se, o lakaat en arvar e c'hallje beza hini eun den, en abeg d'e vent estlammus. Sant Brendan a c'hourc'hemennas ma stagje e ziskibl Malo da bedi ha ma c'hounezje galloud da zasorc'hi an hini maro. Sentus ouz ar gourc'hemenn-ze, Malo a emzastumas eur predig-amzer hag a astennas e zaouarn. Kerkent e tigoras an douar ha merzet e voe eskern divent a oa gourvezet e strad ar bez. Ha Malo ha gourc'hemenn d'ezo, ha gwelet e voent o finval hag oc'h en em adstrolla. A-benn nemeur, eun den mentet-espar a sounnas war e dreid, a zeuas er-maez eus ar bez hag a emstouas dirak an hini en doa gounezet digant Mestr ar Bed galloud da zaskori d'ezañ ar vuhez.

— Piou out-te ? a c'houlennas Malo outañ.

— Me a zo ar ramz Mildu, a eilgerias an den. Pagan edon, hag abaoe pred va maro e choman en Ifern ; hogen n'am lezot ket da zistrei di, rak bremañ e kredan er C'hrist, ha peogwir en deus Doue aotreet ma tistrojen war an douar, bezit ar garantez d'am badezi ma c'hallin kaout eul lec'h er baradoz.

Ar re holl a glevas ar respont-se, a skuilhas daerou puilh.

Sant Malo a reas degas dour, e vinnigas, hag a vadezas ar ramz en ano an Dreinded Santel Meurbet. Da c'houde, e c'houlennas outañ :



— Hag anaout a rez enezenn an Den Eeun ?

Ha Mildu hag eilgeria :

— Anaout a ran eun enezenn he mogeriou aour steredennet gant mein prizius a skign eur sklaer-der bras; denesaat outi n'em eus ket gallet avat en abeg d'ar wall-amzer.

— Hor blenia di a ri, a zistagas Brendan groñs.

Ha mont an holl d'an aod. Ar birc'hirined a bignas er vag, ha Mildu, oc'h en em harpa gant eun dourn war eur wezenn edo o paouez diwrizienna, a grogas gant egile en eor hag er chadenn hag a yeas e-barz ar mor.

A-hed meur a leo-zour, ez eas an traou en-dro. Ar ramz a hañvale stleja diasik al lestr pounner frammet gant koadennou dero. Hogen evel m'edo an douar o vont da steuzia diwar wel ha ma en em ziskoueze ar mogeriou sklerijennus en dremmwel, an avel a savas hag ar mor a ziaezas. Mildu a verzas ne dae ket ken war-raok. Strivata a reas ; aner e voe d'ezañ : ar gwagennou dirollet a harzas outañ a vont pelloc'h. Evel en dro genta, ret e voe d'ezañ diskregi diouz e daol-esa. Trei kein a reas eta ha degas al lestr en-dro d'an aber m'en doa e gemeret.

Eun nebeut derveziou goude, Mildu, ez ae e nerz war wanaat, a anavezas edo o vont da adver-vel, hag a c'houlennas magadur-hent korf an Aotrou. Malo a lidas an oferenn hag a roas e bask d'ar ramz na zaleas ket da vervel. Ar venec'h a vezias er grug m'en doa galloud Doue graet d'ezañ sevel anezi war bedenn abad santel Alez, ha da c'houde ec'h advorjont. Erruout a rejont kent pell

en Iwerzon, ha Sant Brendan en em lakaas a-nevez e penn an tiegez-leaned a ouele d'e ziankadenn, pemp bloaz e oa.

## VII

## SKOUER AR GWENVIDIK VARINTHUS A ZOUG BRENDAN DA EN EM REI DA GLASK DOUAR GOUESTLET AR SENT.

Eun abardaevez ma pleustre an abad santel war ar pedi en eun dachenn graet anezi Lamm Santelez Vrendan, gweladennet e voe gant Barinthus, eus gouenn ar roue Nial, tad eun tiegez stank a leaned. Brendan a vennas e c'houlennata a-zivout e ergerz; ar gweladenner avat ne responte nemet dre bedennou hir dastrouc'het gant emstouadennou.

— Tad, perak e vefe ho tonedigez eun abeg a c'hlac'har d'imp ? a lavare d'ezañ e herberc'hour ouz e zistoui hag ouz e vriata. Ma ne root d'imp kennerz ebet ? Evit gwir, dremm laouenoc'h a c'hallfec'h da ziskouez ouz ar re ho tegemer amañ. En ano an Holl-c'halloudeg, roit d'imp da anaout ar c'hevrinou doueel e rakverzomp ez oc'h an tredeog anezo, ha distanit hon eneou dre zanevelli ar burzudou hoc'h eus gwelet moarvat e-doug ho merdeadurez.

Ha Barinthus ha respont neuze :

— Mernog, va filhor muia-karet, va fourvezer ivez, abaoe m'em eus en em c'hraet paour dre garan-



tez ouz ar C'hrist, en deus kimiadet diouzin, meur a vloaz 'zo, da vont da veva ez zigenvez, en eun enezenn leun a zudi, lec'hiet nepell diouz ar menez roc'hek. Nebeut amzer goude e gimiad, e klevis o doa diskibien stank en em lakaet dindan e veli, hag en doa Doue graet meur a vurzud drezañ. Rak-se e krogis gant va hent da vont d'e weladenni. Da dri derveziad kerzed diouz e ouelec'h edon c'hoaz pa e welis o teredek d'am diambroug, gantañ eun nebeut breudeur : disklerict en doa Doue va donedigez d'ezañ. Pa voemp degouezet, ar venec'h, heñvel ouz gwenan, a zeuas er-maez eus o c'hellouigou, hag hon tizas. Al leaned-se a vev digevret, ar pez na vir ket ouz ar strisa unvaniez a ren bepred etrezo, rak diazezet start int er vertuziou a feiz, a c'hoanag hag a garantez. En em voda a reont holl en iliz da lida ar bedenn-lid. Bez' o deus eur predva ma kenbrejont ennañ. Ne vev an dud emwanet-se nemet diwar louzou-debri, gwriziou ha frouez. Goude an adc'housperou, pep hini a dle en em denna e-barz e gellig ha chom enni ken na gano ar c'hilhog pe na sono ar c'hloc'h.

Va filhor a reas d'in treuzi an enezenn hag am blenias d'an arvor-kornog en eur plegig-mor m'edo stag eur vag skañv.

— Tad, a lavaras d'in, pignit el lestr-mañ. Merdei a rimp etrezek ar c'hornog da ziraez douar Gouestlet ar Sent, an enezenn-se a vezo roet gant Doue en deiziou diweza d'ar re a zeuy neuze war hol lerc'h en ober-war-dro an aoteriou.

Lec'h a gemerjomp er vagig ha diou pe deir roeñvadenn nemetken hor c'hasas pell diouz an

aod. Hep dale ez ejomp e-barz eur goumoulenn ken fetis ken ne oamp ket ken evit diverzout an aros diouz ar stur. A-benn eun eurvez war-bouez nebeut, e koazas ar goumoulenn, eur sklaerder bras en em skignas war ar mor, hag eun enezenn c'hlasvezus hag ec'hon en em ziskouezas d'hon daoulagad. Ha ni ha lezel hor bag er goudor e-barz eun ouf ha mont da gavadenni. Epad eur marevez, a hañvalas d'imp padout a-vec'h pemzek dervez, e kerzjomp war eur flourenn dastrewet a vrouskoadouïgou kaer-tre. Ne gejas ket hor sell ouz eur blantenn divleuñv nag eur wezenn difrouez. En diwez, eur stêr o redek eus ar c'hornog d'ar reter a gouezas a-dreuz war hon hent. Epad ma kuzuliemp a-zivout an tu d'he zreiza, eun den lugernus-beo en em ziskouezas a-daol trumm hag a lavaras goude distaga fraez hon ano :

« Breudeur, bezit deuet mat peogwir en deus an Aotrou diskuliet d'eoc'h an ti a roio d'ar Sent; hogen aotreet n'eo ket d'eoc'h da dreiza ar stêr-mañ a rann an enezenn. Distroit eta d'al lec'h ez oc'h aet dioutañ. »

P'en devoe ehanet a gomz, e c'houlennjomp outañ e ano hag a belec'h e teue.

« Perak seurt goulennou ? a eilgerias. Va goulennatit kentoc'h diwar-benn an enezenn-mañ. Bez' ez eus anezi adal derou ar bed. Sed ez eus bloaz ma ergerzit anezi. Ha merzout a rit ar c'hoant debri pe eva ? Ha moredet oc'h bet pe baket eur wech hepken e teñvalijenn an noz ? Gouezit ez eo an enezenn-mañ beuzet gant eur sklerijenn beurbadus ez eo an Aotrou Jezuz e-unan an andon anezi. Ma n'o dije ket an dud torret gourc'hemennou Doue, tremenet o dije enni o holl vuhez. »



Lezel a rejomp hon daerou da redek o selaou ar geriou diweza-mañ, ha, goude tañva eur predig diskuiz, e stagjomp gant hent an distro. An den lugernus a gerzas en hor raok, ouz hor blenia betek al lec'h m'edo chomet ar vag. Pignat a rejomp el lestrig ha raktal e steuzias hor c'heneil kevrinus. An deñvalijenn duzum hor boa treuzet en eur zont hor goloas adarre epad eun nebeut amzer, ha da c'houde e stokas hor bag ouz enez an dudi. Laouenidigez vras d'ar vreudeur hor gwelout o tilestra. Gouelet o doa hir-amzer d'hon diankadenn; rakse e teredjont davedomp en eur dridal.

« Tad, a lavarent-i d'o abad, perak hoc'h eus hon dilezet. Penaos hoc'h eus gallet lezel ho tropellig diren er gouelec'h-mañ ? »

Hag o trei ouzin :

« E gwir, n'eo ket ar wech kenta e kimiad diouzimp hon Tad doujet. Chomet eo alies epad eur sizun, pemzek dervez, eur miz zoken er-maez eus an enezenn; biskoaz avat n'he doa e ziankadenn padet keit-all. »

— Breudeur, a liviris d'ezo d'o frealzi, n'en deus an diaoul nep galloud war ar minic'hi-mañ, rak e toull-dor ar baradoz emaoc'h. Nepell diouz al lec'hiou-mañ emañ eun enezenn viret gant an Aelez, Douar Gouestlet ar Sent, e-lec'h ma ren eun deiz diziwez. Di eo en em denn hoc'h abad santel gwech ha gwech-all. Ar frondou a zegasomp ganimp a ziskouez e teuomp eus paradoz Doue : n'o c'hlevit-hu ket o tenijal eus hon dilhad ?

— Ya, Tad, o c'hlevout a reomp hag anaout enno ar froudou-se a zeu gant hon Tad Abad pa zistro eus e ergerzadennou hag a ro c'houez vat d'an enezenn epad ouspenn pemp sizun a-wechou.

Neuze e liviris d'ezo edomp chomet, Mernog ha me, hep debri a-hed hon diankadenn a-bez hag e verzemp koulskoude ken bras aezamant ken e hañvale d'imp beza bet maget diwar eur gwin birvidik.

A-benn daou-ugent dervez, o veza degemeret bennoz Vernog hag e venec'h, en em lakais da zistrei d'am c'hellig ma kredan ec'h erruin warc'hoaz.

Ha paouez Barinthus a gomz.

Brendan hag e venec'h en em strinkas d'an douar da veuli Doue : « Aotrou, gwirion oc'h en ho holl hentou, ha santel en ho holl oberou. Binniget ra viot da veza diskuliet d'ho pugale ken bras burzudou ha da veza o dihuedet gant madober ar banvez speredel-se. »

Echu e drugarekadenn gantañ, Brendan a lavaras c'hoaz :

— Eomp bremañ da zebri pred ar c'horf ha da walc'hi e dreid d'hon herberc'hiad hervez ar « gourc'hemenn nevez » hag ar skouer en deus roet d'imp an Aotrou d'ar Goan-Veur.

Antronoz, da darz an deiz, ar gwenvidik Varinthus a gendalc'has gant e hent goude beza gounezet bennoz an holl vreudeur.



## VIII

## KIMIAD SANT BRENDAN HAG E GENEILED

Nebeut goude gweladenn al lean Barinthus, Brendan a gemeras Malo ha trizek manac'h all, hag o veza aet ganto en eun ti-pedi, e komzas outo evelhen :

— Va diskibien vuia-karet, ho pedi a ran da rei d'in hoc'h aliou ha skoazell ho pedennou; rak merzout a ran ez eo va spered ha va c'halon dalc'het start gant eur mennad a rankan rei d'eoc'h da anaout. Graet em eus va menoz mont da glask Douar Gouestlet ar Sent-se, en deus al lean Barinthus komzet d'imp diwar e benn. Plijet gant Doue na vezo ket va dezo a-enep d'e youl. C'houi avat, breudeur vuia-karet, diskleriit d'in ar pez a soñjit en o c'halonou.

— Tad abad, a eilgerias ar venec'h a-unvouez, ho youl a vezo hon hini. Daoust ha n'hon eus ket dilezet pep tra da en em lakaat etre ho taouarn ? Ho heulia a raimp, pe veo pe varo.

D'en em aoza d'ar c'himiad, e rejont o menoz da ober eur c'hoareiz a dri dervez yun bep sizun. A-benn an daou-ugent dervez, e kimiadas Brendan diouz e diegez leaned hag he lakaas dindan veli ar Priol, a dlee diwezatoc'h derc'hel an abadelez en e c'houde. Neuze, kemer a eure gantañ e bevarzek keneil hag azeza ganto en eur vag. O veza merdeet war-du ar c'hornog, tizout a rejont an enezenn annezet gant Sant Enda, ha tremen enni tri dervez ha teir nozvez.

Da veure ar pevarvet dervez, ec'h emstouas Brendan dindan vennoz ar manac'h santel hag ec'h advoras gant e leaned. Diraez a eure ar rannvro ma voe ganet; mirout a reas avat a vont da di e gerent. Lein eur menez uhel, ma tize diwarnañ ar gweled eun ec'honder bras a vor, a gemere war e ene eun hoalerez kevrinus. Mont di a eure ha menel e-unan-penn, heñvel ouz Moizez war gribenn ar Sinai. Evel m'edo o sellout ouz ar mor, diwar lein ar menez, eur weledigez a ziskouezas d'ezañ eun enezenn gaer-meurbet, he deveze an enor da veza pleustret gant an Aelez. War-lerc'h ar vadelez-se eus an neñv, Brendan a gendalc'has da bedi epad tri dervez; goude-se e kouskas. Neuze en em ziskouezas d'ezañ Ael an Aotrou hag a lavaras : « Diwar vremañ, chom a rin kevret ganeoc'h da viken hag ho plenia d'an enezenn varzus a zo bet diskouezet d'eoc'h hag a c'hoantait kement da ziraez. »

Dihuna a eure Brendan ha gouela diwar levenez o kounaat ar c'homzou-se. Ha diskenn eus ar menez ha mont davet e vreudeur. An holl o veza kemeret binviou-houarn, a gensavas eul lestr skañv a c'holojont a ler-buoc'h kivijet gant rusk dero. Eoulia a rejont ar mellou anezañ gant amann, hag e bourvezi gant kement a oa ret da verdei, kerkouls ha gant daou-ugent derveziad bitailh. Echu an holl zarbaradeg-se, an abad santel, a-sav war ar c'hrae, a vinnigas ar vag hag ar plegig-mor ez edo o vont da zilec'hia dioutañ, hag e c'hourc'hemennas ma lestrje ar vreudeur, en ano an Tad hag ar Mab hag ar Spered-Glan. Edo c'hoaz Brendan war an aod,



pa welas o teredek tri eus ar venec'h en doa lezet en e abati. Emstoui a rejont dirazañ, o c'harmi : « Tad karet-meurbet, en ano ar C'hrist, hon degemerit e-mesk ho kenambrougerien. Graet hon eus an dezo d'ho heulia, ha, ma nac'hit hon degemerout, chom a raimp amañ da vervel diwar naon ha sec'hed. »

O plega d'o aspedennou, ec'h aotreas ar sant d'ezo lestra.

— Ra vezo graet ho youl, va bugale, a lavaras gant pouez. Unan ac'hanoc'h en deus graet mat dre zont ganin, hag aozet en deus Doue a-benn bremañ e c'hopr d'ezañ; an daou all avat a c'houzañvo eur varn spontus.

Neuze Brendan a gemeras lec'h e kreiz e venec'h hag ar mor a gasas al lestr war-du ar c'hreisteiz. Da genta, lusket e voe an ergerzourien gant eun aezenn a-du, ar pez o divec'hias diouz pep labour, nemet embregerez ar goueliou. A-benn daouzek dervez avat, e c'houzizas an avel ha ret e voe daoublega diarzao war an roeñvou. Kent pell, diviet e voe ar vreudeur. Sant Brendan a reas neuze e venoz peurfiziout e Ragevez Doue renerez hag hent ar vag.

— Dizourit ar roeñvou, emezañ, displegit ar gouel ha dilezit ar stur. An aotrou a zo hol levier hag hor pennverdead; graet diouz e benn e-keñver e wizien hag ar vagig vresk a zoug anezo.

Senti a reas ar venec'h hag en em lezel da vont gant ar mor-bras. Mont a rejont evel-se gant kas an dour epad meur a zervez. E-keit-se, ar goue-

liou a zivilhe ne vezent c'houezet nemet dibaot a wech. A belec'h avat e teue an avel gevrinus-se na c'houeze nemet a-varradou ha da be du o c'hase ?... Se, ne oa hini anezo evit her spisa.

## IX

## KAVADENN GENTA EUN TIR

Aet e oa daou-ugent dervez e-biou abaoe m'o doa ar sant hag e geneiled dilezet arvor Iwerzon ha peurzebret edo o bitailh pa en em ziskouezas eun tir war-du an hanternoz. Bez' e oa anezañ eun enezenn veneziek he leurenn c'holoet a rec'hier hag enkelc'hiet gant tevennou serz a save en-dro d'ezi, mogerheñvel, evel evit he difenn ouz pep argadenn. Lusket he doa an avel ar berc'hirined ouz an aod dizegemerus-se; nep tachenn na roe tro d'al lestr da zouara; n'en em frailhe amañ hag ahont ar rec'hier doujus nemet evit rei lec'h da wazredennou diskennet eus ar meneziou hag oc'h en em strinka gant tourni e-barz dour ar mor. Ar venec'h, bourreviet gant ar sec'hed, a vennas denesaat tost a-walc'h ouz an arvor evit dastum e-barz listri eun nebeut eus an dour-se a goueze diwar an tornaod. Brendan n'hen aotreas ket d'ezo.

— Penaos, emezañ, e c'hellit-hu kaout ar menoz da zastum eur berad eus an dour-se, keit ha n'en devezo ket Doue diskouezet d'imp eun ouf ma c'hellimp douara ? Ober eul laeradenn e vefe.

Bras-meurbet e voe mantradeg ar breudeur; hogen mall a voe gant Brendan lavarout ouspenn :



— A-benn tri dervez, an Aotrou a ray d'imp kavout aber-douara an enezenn hag eun ec'hoazlec'h ma tañvaio hor c'horfou skuiz-maro eun divorzadur o gwellay.

Kenderc'hel a rejont da heda an arvor. An trede dervez, da bred pedennig-lid an endervez, e kavjont eun ouf enk ma c'hellas al lestr mont e-barz. Sant Brendan e vinnigas. Eoria a rejod hag ar venec'h a ziskennas war ar c'hro, hep lemel netra diouz ar vag, hervez m'en doa gourc'hemennet ar sant. En-dro d'ar bae, e save rec'hier uhel-burzudus. Ar vreudeur a welas a-greiz-holl eur c'hi o tont en o c'hreiz. Al loen a redas etrezek sant Brendan hag a stagas d'e floura evel pe anavezje anezañ da vestr.

— An Aotrou eo en deus kaset d'imp ar blenier hegarat-mañ, eme an Tad doujus. Heuliomp-heñ.

Ar c'hi a reas d'ezo kavout eur wenodenn striz a widile en eur skalf eus an tornaod. Mont ganti a rejont ha diraez treuzou eur c'hastell bras ez edo digor an doriou anezañ. Ha mont e-barz eur sal ec'hon, skebell ha gweleou enni, ha kavout dour a oa bet aozet ma c'helljent gwalc'hi o zreid. Ouz mogeriou ar sal edo e-pign listri ha meur a dra graet gant metalou prizius, kenkouls ha kerniel enskantet gant arc'hant.

Pa voe diskuizet ar vreudeur, e komzas Sant Brendan outo evel-hen :

— Bezit war evez rak aon na viot touellet gant Satan; e welout a ran end-eo o waska gant e holl c'halloud war unan eus an tri manac'h a zo deut da gevredi ganimp da goulz ar c'himiad; an drouk-

spered, her gouzout a ran, e vroud da ober eul laeradenn wall-vezus.

Da c'houde, an abad a c'hourc'hemennas d'ar breur ez oa en e garg ober war-dro an debri, ma kinnigje al lein d'al leaned. Kerkent, e weljod eun daol o tont war wel, eun douzier warni, ha karget a varaou hag a besked. Brendan a grogas deol da vinniga ar pred : *Qui dat escam omni carni, confitemini Deo cæli* : Meulit Doue an neñv a ro boued da bep kig !

Goude-se e rannas ar venec'h ar meuziou kenetrezo. Bez' e voe anezo evit pep hini, ha pep hini a c'hellas ivez eva diouz e c'hoant. Goude ar pred e voe graet ar bedenn-lid, ha Brendan ha lavarout d'e geneiled :

— Setu gweleou aozet evidoc'h. Diskuizit bremañ hoc'h izili faezet gant an hent.

An abad santel a c'hourvezas e-unan war eur gwele; hogen ne serras ket e zaoulagad. Pa voe deut ar c'housked d'ar vreudeur, Brendan a welas an diaoul o tont e-barz ar sal, d'ezañ neuz eur morianig etiopat. Derc'hel a rae en e zourn eur weskenn arc'hant hag ober aroueziou d'ar manac'h ez eus bet ano anezañ uheloc'h. Sevel a eure raktal an abad santel ha tremen peurrest an nozvez o pedi. Da c'houlou-deiz, al leaned a lidas ar bedenn-lid. Pa voe echu, an daol garget evel an derc'hent en em ziskouezas a-nevez, hag ar vreudeur a brejas. Ar burzud-se a c'hoarvezas adarre e-pad an tri dervez ma chomas ar birc'hirined en enez. Doue a blede e-unan gant magadur e wizien.



An trede dervez, Brendan a reas e venoz da genderc'hel gant e hent hag ec'h aspedas ar vreudeur na gasjent mann ganto eus an enezenn :

— O ! Tad, a respontjont, Doue ra viro na saotrfemp dre eul laeradenn santelez hor pirc'hirinerez.

— Siouaz ! eme Vrendan, ar manac'h am eus komzet anezañ d'eoc'h derc'hent-dec'h en deus kuzet en e vruched eur weskenn arc'hant a zo bet roet d'ezañ gant eun diaoul.

Pa glevas ar c'homzou-se, an hini kablus a ziframmas ar weskenn diouz e vruched, he stlapas pell dioutañ, hag oc'h emstoui e-harz an abad doujus, e stagas da c'houlenn trugarez a vouez uhel.

— Tad, emezañ, anzav a ran ez oun kablus, va fardonit ha pedit evit na vezo ket kollet va ene.

Ar venec'h a c'hourvezas war al leur hag a bedas Doue evit silvidigez o c'heneil reuzeudik. Pa voe an holl adsavet, Brendan a gemennas ma chomje al laer en e sav e-kreiz al leaned. Gwelet e voe neuze o tilammet eus e askre eun Etiopad bihan hag a c'harme : « Gwaz Doue, perak am harluez diouz va herez ? Perak am argasez diouz eus lec'h emaoun ennañ seiz vloaz 'zo ? Perak am lakaez da zioueri ar berc'hentiez-se a greden ez oa kretaet d'in ?

Sant Brendan neuze :

— En ano hon Aotrou Jesus-Krist, difenn a ran ouzit na noazfes ouz gour kent deiz ar Varnadeg-Veur.

Da c'houde e kemennas d'ar penedour m'en em aozje da zegemerout korf ha gwad ar Salver, o rei d'ezañ da veiza edo degouezet koulz e varo hag e vije beziet el lec'h ma edo end-eeun.

Kemerout a reas al lean an hentvagadur santel ha dilezel ar vuhez-mañ. E ene a savas d'an neñv, eur stumm hewel d'ezañ, hag e gorf a voe beziet gant ar venec'h.

Diskenn a rejont da c'houde betek an aod, d'al lec'h m'edo chomet ar vag. P'edont o lestra, eun den en em ziskouezas a-daol-trumm hag a gerzas etrezek enno, o tougen eur boutegad baraou hag eul lestr leun a zour glan.

— Degemerit ar c'hinnig-mañ, emezañ, rak eun hir a hent hoc'h eus da ober. Ar baraou hag an dour-mañ ho mago betek gouel Pask, hep na zivio an arboellad anezo.

Gouelia a reas ar strollad bihan kennerzet gant diougan hegarat ar vennoz-se. E-doug meur a sizun, ez eas al lestr a-youl-avel. Ne gemeras al leszun, ez eas al lestr a-youl-avel. Ne gemeras al lestridi anezañ nemet bep eil dervez eus ar boued a oa bet roet d'ezo. Ar Yaou-Gamblit e tegouezjont dirak eun enezenn na zaleas ket eun aezenn a-du d'o c'has war an arvor anezi.

## X

## AR BIRC'HIRINED A CHOM EN ENEZ AN DENVED HAG A LID GOUEL PASK WAR GEIN AR JASKONIUS.

Stoket d'ar vag ouz an aod, e c'hourc'hemennas Sant Brendan ma tilestrjent; heñ avat a zilezas ar vag an diweza. Ar venec'h, o kerzout war-lerc'h o abad, a reas tro an enezenn en he fez. Treiza a rankjont gwaziou stank o tivera eus eienennou boull ma c'hoarie a bep seurt pesked. Deñved o c'hreoñ gwenn-kann a c'holoe diniver peurvanou an enez. E lec'hiennou'oa, ken stank edo al loened-se ken ez ae a-grenn an enezenn a-ziwar wel.

Sant Brendan o veza arzaoet en eul lec'h a blije d'ezañ, a gemennas ma vije aozet pep tra da salmi al lidpedenn ha da ginnig aberz an aoter rak, hel lavaret hon eus, deiz Koan an Aotrou e oa.

D'ar sadorn santel, ec'h en em brientas al leaned ken dereat ha ma c'helljont e sell eus lidpedenn an deiz war-lerc'h. War ar gourc'hemenn a roas d'ezo an abad, ez eas ar vreudeur da gerc'hat en tropell nesa eun oan dinamm evit lida gouel Pask. Staga a rejont ouz e gerniel eun nask skañv, hag al loen o heulie ken sentus ken e vije lavaret ez oa doñv.

An den en doa skoret c'hoaz ar strolladig a zegouezas a-greiz-holl, o tougen eur gestad varaou poazet dindan al ludu ha bitailh all. Lakaat a reas e roiou e-harz ar sant ha lavarout d'ezañ en eur skuilha daerou puilh ha goude emstoui teir gwech :

—A vaen prizius an Uhel-Meurbet, penaos em eus dellezet basta d'eoc'h ho magadur en deiziou sakr-mañ ?

— Va mab, a eilgerias ar sant en eur zistoui e vadoberour, Hon Aotrou Jesus-Krist eo en deus hon degaset d'al lec'h-mañ.

Brendan a reas lestra ar bevañs.

— Ne c'hellfe ket ho pag derc'hel brasoc'h kementad, eme an diavaeziad souezus; a-benn eiz dervez avat e kasin d'eoc'h boued nevez a bado ganeoc'h betek Pantekost.

War-se, Brendan hag eilgeria :

— Penaos e c'hallit-hu anaout diarvar an dachenn ma vezimp a-benn eiz dervez ?

— Sed a ouzon, a respontas an den : echui a reot amañ lidpedenn ar Sadorn-Santel, hag emberr, ez eot en eun enezenn lec'hiet nepell ac'han, ma kanot enni lidpedenn-noz Pask, ha warc'hoaz e lidot eno an oferenn hag holl lidou an Dasorc'hidigez Sakr. Chom a reot en enez betek ar c'houec'hvet eur. Al lestr ho toug a verdeo neuze war-du ar c'hornog hag ho kaso da enez Paradoz an Evned. Eno eo e rankot chom betek dibenn eizvetez Pantekost.

— Deskit d'in bremañ, a gendalc'has ar sant, perak ez eo dañvadezed an enezenn-mañ korfet ken sebezus. Biskoaz n'em eus gwelet par d'ezo ! Hiniennou a zo ken kreñv hag eun ejen !

— Daou dra a zo kiriek da gement-se : morse ne vezont goroet, hag evel ne verzer ket ar goañv en enez, e kavont enni bepred peurvanou dreist.

Ar vreudeur hag o abad santel a ouelias wardro an abardaevez, goude degemerout kimiad o madoberour.

E berr amzer, en em gavjont dezouget e-kichen eun enezenn all; hogen ar vag a sac'has kent d'ezo gallout kavadenni eur porz. Brendan a c'hourc'hemennas ar venec'h ma lammjent e-barz ar



mor ha ma tivorjent prim al lestr er pleg-mor tosta. Hesk-mantrus edo an enez. Moudennad leton ebet ne c'holoe al leur anezi; du-mañ, du-hont en em ziskoueze eun nebeut skoueriou treut eus eur c'hlazvez dianat, dizeil ha divleuñv; hag e nep lec'h n'edo kaeraet an arvor gant an traez alaouret-se a vez flouret divall gant ar gwag en e eurveziou arouaregez.

En em voda a reas ar venec'h war an aod ha tremen an nozvez o pedi. Sant Brendan chomet e-unan-penn war ar vag, a genbrezege ivez gant Doue. Gouzout a rae war be c'hlann iskis en doa dourn Doue e gaset; mirout a rae avat a hel lavarout d'e geneiled, n'o dije ket, hep mar, gallet trec'hi war o spont. Da darz an deiz, e kinnigas ar veleien aberz an oferenn en enor da Zasorc'hidigez ar C'hrist. Brendan a oferennas ivez e-barz al lestr en doa savet eun aoter ennañ.

Goude al lidpedenn ec'h en em roas ar breur karget da ober ar gegin da aoza lein. Kemerout a reas kig ha pesked degaset eus an enez all hag o strinka en eur gaoter a lakaas war eun tan bras. Hogen kerkent ha ma krogas ar gaoter da virvi, an enezenn a-bez a skrijas hag a stagas da finval ha da horjella e-giz eur goadenn skañv war lein an tonnou. Ar venec'h, braouac'het, a redas etrezek ar vag, o c'houlenn gwarez o Zad. Hemañ o c'hemeras dre o dourn an eil war-lerc'h egile hag o sachas en e gichen. Dilezet ganto kement o doa lezet war ar sec'h, e kenstrivate ar birc'hirined da bellaat o bag diouz an arvor diasur-se; hogen,

a-daol-trumm, e weljont an enez o pellaat anezi hec'h-unan en eur redek diroll, o roudenni gorre ar mor gant eun ervenn ramzel. He heulia gant o sellou a c'helljont war-hed diou leoriad-dour, a-drugarez d'an tan o doa c'houezet hag a gendal-c'he da chom war enaou.

Pa voe an enezenn finvus steuziet a-dreñv d'eur oueliad vorlusenn a stanke an dremmwel, e lavaras Brendan d'ar vreudeur :

— Bugale, ha n'eo ket gwir ez oc'h bamet ouz ar pez a zo o paouez c'hoarvezout ?

— Ya, Tad, ar pez a zo c'hoarvezet hol laka souezet meurbet hag hor spont zoken.

— Bezit dinec'h, bugale, ha selaouit ouz va c'homzou. Emaoun o vont da ziskleria d'eoc'h ar c'hevrin-se, rak Doue en deus e ziskuliet d'in en noz-mañ. An enezenn m'hoc'h eus douaret warni dec'h a zo eur pesk anezi. Ar brasa, an diventa eo eus holl besked ar mor bras. A-wechou, gwelet e vez o klask paka beg e lost gant e vuzell; e hirder divent avat a harz outañ da zont a-benn eus an dra-se. Ar Jaskonius a reer anezañ.

Ar birc'hirined a stignas ar ouel hag en em lezas da vont war-du ar c'hornog. A-benn nebeut e teuas a-wel d'ezo eun enezenn c'holoet a wezegou glasvezus hag a bradeier marellet gant bleuniou. Al lestr o dougas dillo war he glann a ergerzjont e sell da gavout eul lec'h mat evit dilestra.

(*da genderc'hel*).

Dastumet gant RONAN KERMENE.

Lakaet e brezoneg gant Y. GUILLOU.

# Eur Pennad Kerneveg

Kavet e vo pelloc'h barn hor c'henlabourer Abeozen a-zivout levr nevez an Ao. R. Morton Nance : CORNISH FOR ALL (« Kerneveg evit an Holl »). Evidoun-me, meuli a ran al levr-se, en abeg d'eun dra dreist-holl : setu aze en diwez eul labour *a c'hell talvezout da ziazez da adsavidigez ar c'herneveg.*

An daou levr-deski savet betek-hen, levr H. Jenner ha hini Allin-Collins a oa luziet ha digempenn, ouspenn beza diouiziek ha leun a dreuzfaltaziou.

An Ao. Morton Nance en deus :

1). Reizet hag unvanet an doare-skriva.

2). Kemeret da stur, n'eo ket yez trefoet ha bastardet ar 17-vet hag an 18-vet kantved, hogen ar c'hrenngerneveg, kerneveg ar 14-vet hag ar 15-vet kantved, p'edo ar yez e barr he c'hened hag he nerz.

An danevellig a roan amañ da heul, *Jowan Chy-an-Horth*, gant aotreadur hegarat an Ao. Morton Nance, a gaver e penn e levr, a-unan gant frazennou dudius-tre da studia.

Evit ar re na anavezont ket kalz a dra diwar-benn ar c'herneveg hag e lennegez, e lakaan an noten-

nou-mañ, tennet diouz H. Pedersen (« Keltische Grammatik », levrenn I, p. 16-18).

Kosa dihell ar c'herneveg eo eur *Geriadur* eus an 12-vet kantved. Yez ar *Geriadur*-se a vez graet anezi hengerneveg. Gwall heñvel eo ouz brezoneg ha kembraeg an amzer-se.

Krenngerneveg a vez graet eus yez eur rummad skridou eus ar 14-vet hag ar 15-vet kantved : barzoneg ar *Menez Kalvar*, embannet gant Wh. Stokes dindan an ano a *Pascon agan Arluth* (Pasion hon Aotrou) Trans. Phil. Soc. 1862; ar Peziou-C'hoari anvet *Ordinalia*, embannet gant Norris, The Ancient Cornish Drama, I-II, Oxford 1859; ha *Beunans Meriasek* (Buhez Meriadeg), embannet gant Wh. Stokes, London 1872.

Kerneveg-nevez a vez graet eus yez eur pezc'hoari, *Gwreans an Bys* (Krouidigez ar Bed), savet e 1611, embannet gant Wh. Stokes, Berlin 1863. Anavezet e vez ivez dre labouriou Lhuyd, en *Archaeologia Britannica*, Oxford 1707, dre *C'heriadur* (gwall zisfizius) Pryce, 1790 hag eun nebeut skridou strewet a-zehou hag a-gleiz.

Marvet eo ar c'herneveg e-doug an 18-vet kantved. Eun nebeut tud o deus e anavezet, pe gwirheñvelo'ch damanavezet, betek an 19-vet kantved.

▼

Danevell *Jowan Chy-an-Horth* a zo bet moulet evit ar wech kenta gant Edward Lhuyd en e *Archaeologia Britannica*. War a lavar, e voe skrivet war-dro 1667. Hervez an Ao. R. Morton Nance e



vije e aozer Nikolaz Boson, eus Newlyn. Ar yez a zo bet adaozet da glota ouz ar c'hrenngerneveg, eun nebeut geriou kernevek keltiek-rik lakaet e-lec'h geriou saoznek (rak aloubet e oa bet ar c'herneveg gant ar saozneg evel ar brezoneg gant ar galleg). Hogen chom a ra dre vras evel ma oa.

Troet em eus e brezoneg, hogos ger evit ger, evit harpa al lennerien a garo studia dre ar munut. Lakaet em eus etre krochedou geriou kembraek (merket k.) ha geriou saoznek (merket s.) hag ivez geriou brezonek talvoudus da geñveria gant ar geriou kernevek.

▼

Setu amañ eun nebeut diskleriaduriou a-zivout an doare-distaga. Evel e brezoneg, nemet :

*c* = *k*
*dh* = *dd* kembraek
*ey* = *ai*
*gh* = *c'h*
*h* a vez distaget; pa dalv da gemmadur da *g*, *k* pe *c*, e vez distaget *c'h*
*ch* = *tch*
*y* = *i* pe *y*
*j* = *dj*
*qu* = *kw*
*s* a vez distaget *z*, nemet e derou eur ger, er strollad *ns*, pe e-kichen eur gensonenn divouez
*th* = *th* kembraek
*u* = *ou*
*ü* = *u*
*wh* = *c'hw*

Ar pouez-mouez a gouez evel e brezoneg.

# Jowan Chy-an-Horth
# py
# an Try Foynt a Skyans

1. *Y'n termyn es passyes, yth-esa tryges yn Sent Levan den ha benen, yn teller yu cryes Chy-an-Horth.*

2. *Ha'n whel a-godhas scant; hag yn-meth an den dhe'n wreg :*
*— My a-vyn mos dle whylas whel dhe wül, ha why a-yl dyndyl agas bewnans omma.*

3. *Cümyas teg ef a-gemeras, ha pell dhe Est ef a-dravalyas, ha worth an deweth ef a-wrüg dos dhe chy tyak, hag a-wrüg whylas ena whel dhe wül.*

4. *— Pana whel a-ylles-ta gül? yn-meth an tyak.*
*— Pup whel ol, yn-meth Jowan; my a-yl aras tyr ha gones has; treghy gorra ha mejy ha fusta ys, knyvyas davas, godra bugh ha ruttya margh.*
*— A vynta-jy ow servya omma rag bledhen? yn-meth an tyak.*

# Yann Ti-an-Tourz
# pe
# an Tri Foent a Skiant

En amzer a zo tremenet, edo o chom (k. *trigo*) e Sant Levan eun den hag eur vaouez, en eul lec'h a zo anvet Ti-an-Tourz (k. *hwrdd*).

Hag al labour a zeuas (*a gouezas*) rouez (s. *scant*); hag eme an den d'ar wreg :
— Me a yelo (*a venn mont*) da glask (*da c'houilia*) labour da ober, ha c'houi a c'hell gounit ho puhez amañ.

Kimiad kaer (k. *teg*) heñ a gemeras, ha pell d'ar Reter (s. *East*) heñ a veajas (s. *travel*), hag en diwez (*ouz an diwez*) heñ a zeuas (*a reas dont*) da di eun tieg, hag a glaskas eno labour da ober.

— Peseurt labour a c'hellez-te ober ? eme an tieg.
— Pep labour holl, eme Yann, me a c'hell arat douar (*tir*), hag gounit had ; trouc'ha foenn (k. *gwair*) ha medi ha dourna ed, krevia eun dañvad, goro eur vuoc'h ha skrivella eur marc'h.

— *Ya, yn-meth Jowan, mes py pegans a-vyn-nough-why ry dhem ?*

*Ena y a-vargenyas rag try funs a'n vledhen gober.*

5. *Ha pan esa deweth an vledhen, y vester a-dhesquedhas dhodho an try funs.*

— *Myr, Jowan, yn-meth y vester, yma omma dha wober; mes mar mynta y ry dhem arta, my a-dhysk dhes un poynt a skyans.*

6. — *Pandr' yu henna ? yn-meth Jowan.*

— *Na, yn-meth y vester; ro va dhem, ha my a-vyn leverel dhes.*

— *Kemereugh e dheugh, yn-meth Jowan.*

— *Ena, yn-meth y vester : « GORWYTH NA-WRETA GASA AN FORTH GOTH RAG AN FORTH NOWETH ».*

7. *Ena y a-vargenyas rag bledhen moy rag an keth gober; ha pan esa deweth an vledhen y vester a-dhros an try funs.*

— *Myr, Jowan, yn-meth y vester, yma omma dha wober; mes mar mynta y ry dhem arta, my a-dhysk dhes ken poynt a skyans.*

8. — *Pandr' yu henna ? yn-meth Jowan.*

— *Na, yn-meth y vester, ro va dhem, ha my a-vyn leverel dhes.*

— *Kemereugh e dheugh, yn-meth Jowan.*

*Ena, yn-meth y vester :* « GORWYTH NA-WRETA HOSTYA YN CHY MAY FO DEN COTH DEMEDHES DHE VENEN YOWYNK. » »



— Ha va servijont a ri (*a vennez-te va servijout*) amañ evit eur bloaz ? eme an tieg.

— Ya, eme Yann, mes pe bae a root d'in ?

Neuze i a reas marc'had (s. *bargain*) evit tri lur saoz (s. *pound*) ar bloaz gopr.

Ha pa voe (*edo*) diwez ar bloavez, e vestr a ziskouezas d'ezañ an tri lur saoz.

— Sell, Yann, eme e vestr, emañ amañ da c'hopr ; mes mar mennez hen rei d'in en-dro, me a zesko d'it eur poent a skiant.

— Petra eo hennez? eme Yann.

— Ma, eme e vestr ; ro-heñ d'in, ha me a lavaro d'it.

— Kemerit-heñ d'eoc'h, eme Yann.

— Neuze, eme e vestr : « DIWALL NA LEZFES (k. *gadu, gadael*) AN HENT (k. *ffordd*) KOZ EVIT AN HENT NEVEZ ».

Neuze i a reas marc'had evit eur bloavez mui evit an hevelep gopr ; ha pa voe diwez ar bloavez, e vestr a zegasas (k. *dyro, dyry*) an tri lur saoz.

— Sell, Yann, eme e vestr, emañ amañ da c'hopr; mes mar mennez hen rei d'in en-dro, me a zesko d'it eur poent all a skiant.

— Petra eo hennez? eme Yann.

— Ma, eme e vestr, ro-heñ d'in, ha me a lavaro d'it.

— Kemerit-heñ d'eoc'h, eme Yann.

— Neuze, eme e vestr : « DIWALL NA LOJFES EN EUN TI MA VO EUN DEN KOZ DIMEZET GANT EUR VAOUEZ YAOUANK ».

9. *Ena y a-vargenyas rag bledhen moy, ha pan esa deweth an vledhen, y vester a-dhros an try funs.*
*— Myr, Jowan, yn-meth y vester, yma omma dha wober; mes mar mynta y ry dhem arta, my a-dhysk dhes an gwella poynt a skyans ol.*

10. *— Pandr' yu henna ? yn-meth Jowan.*
*— Na, yn-meth y vester, ro va dhem, ha my a-lavar dhes.*
*— Kemereugh e dheugh, yn-meth Jowan.*
*— Ena, yn-meth y vester : « BYTH GWESKES DYW WYTH KEN GWESKEL UNWYTH »; rag hen yu an gwella poynt a skyans ol.*

11. *Lemmyn, Jowan ny-vynsa servya na fella, mes y-fynsa mos tuha tre dh'y wreg.*
*— Na, yn-meth y vester, gwra mes gortos bys hanter-deth; yma ow gwreg-vy ow-pobas myttyn, ha hy a-wra gül tesen ragos, dhe dhon tre dhe'th whreg.*

12. *Hag y a-woras an naw puns y'n desen, ha pan wrüg Jowan kemeras y gümyas,*
*— Omma, yn-meth y vester, yma tesen ragos, dhe dhon tre dhe'th whreg; ha pan vo ha ty ha 'th whreg an moygha lowen warbarth, ena gwreugh treghy an desen, ha na hens.*

13. *Cümyas teg ef a-gemeras, ha tuha tre y-travalyas; ha worth an deweth y-whrüg dos dhe Wun Sent Heler, hag ena ef a-vetyas gans try gwycor a*



Neuze e reont marc'had evit eur bloavez mui, ha pa voe diwez ar bloavez, e vestr a zegasas an tri lur saoz.
— Sell, Yann, eme e vestr, emañ amañ da c'hopr; mes mar mennez hen rei d'in en-dro, me a zesko d'it ar gwella poent a skiant holl.

— Petra eo hennez ? eme Yann.
— Ma, eme e vestr, ro-heñ d'in, ha me a lavaro d'it.
— Kemerit-heñ d'eoc'h, eme Yann.
— Neuze, eme e vestr : « BEZ SKOET (*gwasket*) DIOU WECH KENT SKEI EUR WECH » ; rak hennez eo ar gwella poent a skiant holl.

Bremañ, Yann ne venne ket servijout pelloc'h, mes e venne mont etrezek ar gêr (*tre*) davet e wreg.
— Ma, eme e vestr, na rez nemet gortoz betek kreisteiz, emañ va gwreg-me o poba er mintin-mañ, hag hi a raio eur gouign (k. *teisen*) evidout, da gas (*da zougen*) d'ar gêr d'az kwreg.

Hag i a lakaas an nao lur saoz er gouign, ha pa gemeras Yann e gimiad,
— Amañ, eme e vestr, emañ eur gouign evidout, da gas d'ar gêr d'az kwreg ; ha pa vo ha te ha da wreg al laouena (*ar muia laouen*) a-gevret, neuze trouc'hit ar gouign, ha nann kent.

Kimiad kaer heñ a gemeras, hag etrezek ar gêr e veajas; hag en diwez e teuas da Wun Sent Heler, hag eno heñ a zegouezas (s. *meet*) gant tri marc'ha-

*Dreryn, tüs y blu-ef, ow-tos tre yn-mes a'n fer Keresk.*

14. *A, Jowan, yn-medhans-y, deugh genen-ny! Lowen on-ny dh'agas gweles-why! Py-le festa mar bell?*

15. *Yn-meth Jowan :*
*— My a-ve ow-servya, ha lemmyn yth-esof ow-mos tre dhe'm gwreg.*
*— A, yn-medhans-y, düs abarth dhen-ny, ha wel-com ty a-vyth.*

16. *Ena y eth warbarth erna wrüssons-y dos dhe un teller mayth esa gwres forth noweth.*
*— A, yn-meth Jowan, omma ny-vennaf-vy ker-dhes, mes y'n forth goth.*
*Hag y a-gemeras an forth noweth, ha Jowan a-wythas an forth goth.*

17. *Ha mos reb keow Chy-Wun; ha nyns-o an wycoryon gyllys pell dyworth Jowan mes ladron a-lenas orta-y.*

18. *Hag y a-dhallathas dhe wül cry, ha gans an cry a-wrüg an wycoryon gül, Jowan a-gryas, ynweth :*
*— Ladron! Ladron!*

19. *Ha gans an cry a-wrüg Jowan gül, an ladron a-forsakyas an wycoryon; ha pan wrüssons-y dos dhe Varghas-Yow, ena y a-vetyas arta.*



dour a Dreryn, tud eus e barrez (*e blou-heñ*), o tont d'ar gêr eus (*e-maez a*) foar Keresk.

— A, Yann, emezo-i, deuit ganimp-ni ! Laouen omp-ni d'ho kwelout-c'houi ! Pelec'h out bet ken pell ?

Eme Yann :
— Me a oa o servijout, ha bremañ emaoun o vont d'ar gêr davet va gwreg.
— A, emezo-i, deus a-gevret ganimp-ni, ha deut-mat (s. *welcome*) e vi.

Neuze ez ejont a-gevret ken na zeujont d'eul lec'h ma oa graet eun hent nevez.
— A, eme Yann, amañ ne vennan ket kerzout, mes en hent koz.
Hag i a gemeras an hent nevez, ha Yann a viras an hent koz.

Ha mont a-hed kaeou Chy-Wun ; ha ne oa ket aet ar varc'hadourien pell diouz Yann, ma voent taget gant laeron (*mes laeron a begas outo-ı*) (k. *glynu*).

Hag i a stagas da ober eur garm, (s. *cry*), ha gant ar garm e reas ar varc'hadourien, Yann a c'harmas, ivez :
— Laeron ! Laeron !

Ha gant ar garm a reas Yann, al laeron a lezas (s. *forsake*) ar varc'hadourien ; ha pa zeujont da Varghas-Yow (*Varc'had-Yuzeo*), neuze e kejjont an eil gant ar re all adarre.

20. *A, Jowan, yn-medhans-y, synsys on-ny dheugh-why; na-vya ragough-why, ny a-vya tüs ol dyswres! Düs abarth dhen-ny, ha welcom ty a-vyth.*

21. *Ha pan wrüssons-y dos dhe'n chy, le may cothfya dhedha-y hostya, yn-meth Jowan :*
— *My a-dal gweles host an chy.*

22. — *Host an chy ? yn-medhans-y; pandr' a-vynta gül gans host an chy ? Omma yma agan hostes-ny, ha yowynk yu hy: mar mynta gweles host an chy, ke dhe'n gegyn, hag ena ty a-n-kyf.*

23. — *Ha pan wrüg e dos dhe'n gegyn, ena y-whelas host an chy; ha den coth o-va, ha gwan, ow-treylya an ber.*

24. — *A, yn-meth Jowan, omma ny-vennaf-vy hostya, mes y'n nessa chy !*
— *Na-whath, yn-medhans-y, gwra cona abarth dhen-ny, ha welcom ty a-vyth.*

25. — *Lemmyn, hostes an chy, hy a-gusulyas gans nep managh esa y'n dre a dhestrewy an den coth y'n gwely yn termyn nos, ha'n re-erel ow-cusca, may whrüssens-y supposya ha gora an fout war an wycoryon.*

26. — *Ha pan esa Jowan y'n gwely, yth-esa tol yn tal an chy, hag ef a-welas golow. Hag ef a-savas yn-ban yn-mes a'y wely, hag ef a-wolsowas, hag a-glewas an managh leverel, ha treylyes y gen dhe'n tol.*



— A, Yann, emezo-i, dleourien omp-ni d'eoc'h-c'houi ; panevedoc'h-c'houi, ni a vije tud holl dis-c'hraet ! Deus a-gevret ganimp, ha deut-mat e vi.

Ha pa zeujont d'an ti, e-lec'h ma oa dereat d'ezo-i loja, eme Yann :
— Me a dle gwelout ostiz (s. *host*) an ti.

— Ostiz an ti ? emezo-i; petra a vennez ober gant ostiz an ti ? Amañ emañ hon ostizez-ni, ha yaouank eo-hi : mar mennez gwelout ostiz an ti, kae d'ar gegin, hag eno te hen kavo.

Ha pa zeuas d'ar gegin, eno e welas ostiz an ti ; hag eun den koz e oa-heñ, ha gwan, o trei ar ber.

— A, eme Yann, amañ ne vennan ket loja, mes en ti nesa !
— Neouac'h, emezo-i, koagn (*gra koan*) a-gevret ganimp-ni, ha deut-mat e vi.

Bremañ, ostizez an ti, hi a reas kuzul (*a guzulias*) gant eur manac'h bennak a oa e kêr (k. *tref*) da zrouklaza (s. *destroy*) an den koz er gwele en amzer noz, hag ar re all o kousket, ma lakajent en o lec'h (s. *suppose*) ha ma taoljent an tamall (s. *fault*) war ar varc'hadourien.

Ha pa oa Yann er gwele, e oa eun toull e talbenn an ti, hag heñ a welas goulou. Hag heñ a savas (*er vann*) er-maez eus e wele, hag heñ a selaouas, hag a glevas ar manac'h o komz (lavarout), ha troet e gein d'an toull.

*— Martesen, yn-meth-ef, yma nebonen y'n nessa chy a-wra gweles agan hagar-oberow.*
*Ha gans henna an wan wregty, gans hy folat, a-dhestrewyas an den coth y'n gwely.*

27. — *Ha, gans henna, Jowan, gans y gollan, a-droghas, der an tol, mes a gen gon an managh, pys pur-rond.*

28. — *Ha nessa myttyn, an wan-wregty, hy a-dhallathas dhe wül cry fatel o hy dremas-hy destrewyes, ha rag nag-esa na den na flogh y'n chy saw an wycoryon, y a-dalvya cregy ragtho.*

29. — *Ena y a-ve kemeres, ha dhe'n cloghprenyer y a-ve ledyes, ha worth an deweth Jowan a-dheth er-aga-fyn.*

30. — *A, Jowan, yn-medhans-y, yma cales-luk dhen-ny: yma agan host-ny destrewyes nyhewer, ha ny a-dal cregy ragtho !*

31. — *Why ol ! Myreugh-why, anjustys yu, yn-meth Jowan. Gorteugh, a düs, rag an re-ma ny-wrüg an drok-ober !*

32. — *Pyu a wor, yn-medhans-y, pyu a-wrüg an drok-ober ?*
*— Pyu a-wrüg an drok-ober? yn-meth Jowan. Mar ny-allaf-vy dheugh prevy pyu a-wrüg an drok-ober, my a-vyn cregy ragtho !*



— Marteze, emezañ-heñ, emañ unan bennak (*nep unan*) en ti nesa a welo hon hakr-oberou.
Ha gant se ar vaouez fall (*ar wan wreg-ti*), gant he c'harantez, a zrouklazas an den koz er gwele.

Ha, gant se, Yann, gant e goñtell-c'houin, a drouc'has, dre an toull, eus (*maez a*) kein sae (s. *gown*) ar manac'h, eur pez peurgelc'hiek (s. *round*).

Hag antronoz (*nesa mintin*), ar vaouez fall, hi a zeraouas da ober eur garm, penaos e oa he fried (*he den-mat-hi*) drouklazet, hag o veza ma (*rak*) na oa na den na bugel (*floc'h*) en ti nemet (s. *save*) ar varc'hadourien, i a dlee beza krouget (*krouga*) evit se.

Neuze i a voe kemeret, ha d'ar groug (*kloc'h-prenn-ier*) i a voe kaset (s. *lead*), hag en diwez Yann a zeuas war o arbenn.

— A, Yann, emezo-i, chañs fall hon eus (*emañ kalet-chañs d'imp-ni*) (s. *luck*): hon ostiz a zo bet (*emañ hon ostiz-ni*) drouklazet neizeur, ha ni a dle beza krouget evit-se !

— C'houi holl ! Sellit-c'houi, eun direizder (s. *injustice*) eo, eme Yann. Gortozit, â dud, rak ar remañ ne rejont ket an drougober !

— Piou a oar, emezo-i, piou a reas an drougober ?
— Piou a reas an drougober ? eme Yann. Mar ne c'hellan ket anataat (s. *prove*) d'eoc'h piou a reas an drougober, me a venn beza krouget evit-se !

33. — *Levereugh, ytho, yn-medhans-y.*
— *Nyhewer, yn-meth Jowan, pan esen-vy y'm gwely, my a-welas golow, ha my a-savas yn-ban, hag yth-esa tol yn tal an chy.*

34. — *Hep nep managh a-dreylyas y gen erbyn an tol. « Martesen, yn-meth-ef, yma nebonen y'n nessa chy a-vyl gweles agan hagar-oberow. »*

35. — *Ha gans henna, gans ow hollan my a-droghas pys, der an tol, yn-mes a gen gon an managh, pys pur-rond. Ha rag gül an geryow-ma dhe vos prevys, omma ma'n pys, yn ow foket, dhe vos gwelys !*

36. — *Ha, gans henna, an wycoryon a-ve delyffryes dhe wary; ha 'n venen ha'n managh a-ve kemeres ha cregys.*

37. — *Ena y a-dheth warbarth yn-mes a Varghas-Yow, ha worth an deweth y a-wrüg dos dhe Gos Cona Ughella, yn Buryan.*

38. — *Ena yth-esa forth dhyberth, ha'n wycoryon a-vynsa arta may whrüssa Jowan mos tre abarth dhedha-y, mes rag an termyn ny-vynsa, mes y-fynsa mos tre dh'y wreg.*

39. — *Ha pan o-va gyllys adhyworth an wycoryon, ef a-dhallyas an termyn erbyn hy bos nos, may halsa-va prevy esa y wreg ow-quytha compes yn-y-gever; esa, po nag-esa.*



— Lavarit, neuze, emezo-i.
— Neizeur, eme Yann, pa edon em gwele, me a welas goulou, ha me a savas (*er vann*), hag e oa eun toull e talbenn an ti.

Hag eur manac'h bennak a droas e gein ouz an toull. « Marteze, emezañ, emañ unan bennak en ti nesa a c'hell gwelout hon hakr-oberou ».

— Ha, gant se, gant va c'hoñtell-c'houin, me a drouc'has eur pez, dre an toull eus kein sae ar manac'h, eur pez peurgelc'hiek. Hag evit ober ar geriou-mañ da veza anataet, amañ 'mañ ar pez, em godell (s. *pocket*), da veza gwelet !

Ha, gant se, ar varc'hadourien a voe digarc'hariet (*lezet da c'hoari*) (s. *deliver*), hag ar vaouez hag ar manac'h a voe kemeret ha krouget.

Neuze i a zeuas a-gevret eus Marghas-Yow, hag en diwez i a zeuas da Goad an Ode (?) Uhela, e Buryan.

Neuze e oa eun hent a ziforc'h (*debarz*), hag ar varc'hadourien a vennas (*vennje*) adarre ma 'z aje Yann d'ar gêr a-gevret ganto, mes en dromañ (*evit an amzer*) ne vennas ket, mes e vennas mont d'ar gêr davet e wreg.

Ha pa voe aet diouz ar varc'hadourien, heñ a zaleas betek an noz (*a zaleas an amzer arbenn hi beza noz*) (s. *dally*), ma c'hellje-heñ anataat e oa e wreg feal (*o virout kompez*) en e geñver; pe e oa, pe ne oa.

40. — *Ha pan wrüg-e dos dhe'n darras, ef a-hevelsa clewes y wreg, ow-kewsel orth den aral y'n gwely. Ef a-wascas y dhorn war y dhagyer dhe dhestrewy an dhyw, mes ef a-brederas fatel gotha dhodho bos avysyes deu wyth ken gweskel unwyth.*

41. —*Hag ef a-dheth yn-mes arta, hag ena ef a-gnoukyas.*
— *Pyu es ena, abarth Dew ? yn-meth hy.*

42. — *Yth-esof-vy omma, yn-meth Jowan.*
— *Re Varya ! Pyu a-glewaf-vy ? yn-meth-hy. Mars ough-why Jowan, deugh ajy !*
— *Dreugh-why an golow, ytho! yn-meth Jowan. Ena hy a-dhros an golow.*

43. — *Ha pan wrüg Jowan dos ajy, yn-meth-e :*
— *Pan wrüga-vy dos dhe'n darras, my a-hevelsa clewes den aral y'n gwely.*

44. — *A, Jowan, yn-meth-hy, pan wrüssough-why mos yn-kergh, yth-esen-vy gyllys try mys gans flogh; ha lemmyn yma dhen-ny meppyk whek y' n gwely, — dhe Dhew re-bo grassyes !*

45. — *Yn-meth Jowan :*
— *My a-vyn leverel dhes, — ow mester ha'w mestres a-ros dhem tesen, hag a-lavaras dhem, pan ve ha my ha'm gwreg an moygha lowen warbarth, dhe dreghy an desen, ha na hens ; ha lemmyn yma cas dhen-ny rag bos lowen !*



Ha pa zeuas d'an nor, heñ a hañvalas d'ezañ klevout e wreg, o komz ouz eun den all er gwele. Heñ a waskas e zourn war e c'hougleze (s. *dagger*) da laza an daou, mes heñ a brederias penaos e teree outañ beza kemennet (s. *advise*) diou wech kent skei eur wech.

Hag heñ a zeuas er-maez adarre, ha neuze heñ a skoas ouz an nor (s. *knock*).
— Piou a zo aze, a-berz Doue ? emezi.

— Emaoun-me amañ, eme Yann.
— Dre Varia ! Piou a glevan-me ? emezi. Mar doc'h-c'houi Yann, deuit tre (*a-di*) !
— Degasit-c'houi ar goulou, neuze ! eme Yann. Neuze hi a zegasas ar goulou.

Ha pa zeuas Yann tre, emezañ :
— P'oun deut d'an nor, me a hañvalas d'in klevout eun den all er gwele.

— A, Yann, emezi, pa 'z ejoc'h kuit, e oan aet brazez abaoe tri miz (*tri miz gant bugel*); ha bremañ ez eus d'imp eur mabig c'houek er gwele, — da Zoue ra vo trugarez ! (s. *grace*).

Eme Yann :
— Me a lavaro d'it, — va mestr ha va mestrez a roas d'in eur gouign, hag a lavaras d'in, pa vije ha me ha va gwreg al laouena a-gevret, trouc'ha ar gouign, ha nann kent; ha bremañ ez eus tro (s. *case*) d'imp-ni beza laouen !

46. — *Ena y a-droghas an desen, hag yth-esa naw puns y' n desen. Ha 'n mona y a-gavas, ha 'n bara y a-dhebras, ha ny-ve yntredha un froth na myken, na tra war an nor-vys. Hag yndella yma deweth ow drolla adro dhedha.*

PEN AN WHETHEL



Neuze i a drouc'has ar gouign, hag e oa nao lur saoz er gouign. Hag an arc'hant (s. *money*) i a gavas, hag ar bara i a zebras, ha ne voe etrezo na tabut na gwarizi, na netra ebet (*war an douar-bed*). Hag en doare-se ez echu (*emañ diwez*) va marvailh diwar o fenn (*a-dro d'ezo*).

PENN AN DANEVELL.

# Tredan ha Gwagennou

*« Dre holl e verv ar vuhez. Dishenvel e pep pellenn, ha dishenvel c'hoaz er mor a anvomp an* Neñv, *eun hevelep bervadenn a geflusk anezi dre-holl, hag a daol bannou er mor divevenn, pe en neñv, hag er pellennou. Koulskoude n'eus tan all ebet da zerc'hel ar vervadenn-se nemet ar* Spered *a vag anezi, dre m'emañ ennañ tommder pep buhez. Dre-holl emañ o terc'hel buhez ar bed, hag ar mor emañ ar pellennou war neuñv en e greiz, pe an neñv, pe c'hoaz an* Eter, *n'eo netra nemet eur* Mor Spered. »

*Lemenig.*
*(tennet diouz « Lemenig, skouer ar Varzed », gant Erwan Berthou, arc'h-drouiz Kaledvoulc'h).*

A-raok embann eul levr diwar-benn ar skingomzerez, fellout a ra d'in diskleria amañ menoziou ma vezer en em c'hraet outo hizio a-zivout ar red-tredan, — tra a-bouez e kerz ar skindegemerezed,

emaoun o vennout dreist-holl komz diouto en levrig ; ha war-lerc'h e kavor eur pennad all o tisplega pennreizou ma voe savet drezo skiant a-vremañ ar skinarouezerez. Plijadur am befe ma tegouezfe ganin aliou ha goulennou al lennerien o devo graet d'in an enor da lenn va skrivadenn diwar-benn doare-displega an traou skiantel e brezoneg evit ar skolidi hag ar bobl.

Gw. B.

### 1. *Ar Red Tredan*

E-pad pell amzer n'eo bet anavezet ar red-tredan nemet dre an efedou anezañ. Abaoe diwez an XIXᵉ kantved ha dre labour tud desket evel an Hollandad Lorentz, an Saoz Rutherford, ar Gall P. Langevin hag an Alaman Sommerfeld, e teraouer da veiza gwelloc'h-gwella doareennou hanvoudel ar red-se. Doareennou paot ma 'z eus bizio koulskoude, peogwir e kejor outo dek gwech en devez pa vever e tiez sklaeriet gant kreuzeuliou dre-gannder.

#### (A). Red-eeun.

N'hellimp ket meiza petra eo ar red-donemone pa n'anavezimp ket mat petra eo ar red-eeun (hemañ a-hend-all bet implijet ar c'henta). Ne veizimp ket klok ar red-eeun zoken pa ne ouezimp ket mat penaos eo kenframmet ar metalou — o veza ma vez kaset drezo ar red — en o stad boutin, « dinerz ».



Ar metalou, pur pe kendeuzet, ar bluenn emaoun o skriva bremañ ganti, pe c'hoaz kouevr ho ludueg-vutuni, a zo heñvel bras ouz eur *peg stank-tre*, a zo anezañ eun toueziadur a vikellennou (1) bras ar peg e-mesk diskejennegou bihan an dour : bez ' ez eus ivez, en eur gouevrenn, diskejennou bras kouevr, hag en o mesk tredanennou bihan, kement ha kement eus an daou rummad : hogen disheñvel-kenañ int diwar o ment ha kefluskou.

150.000 gwech brasoc'h eget an dredanenn eo an diskejenn gouevr. Ret e vefe lakaat 10 milion anezo da gaout hedad eur milimetr. Ha 120.000 gwech pounneroc'h: ret e vefe kemer 10 miliard a viliardou anezo da gaout eur miligramad kouevr (2).

Korolli a ra an diskejennou kouevr dalc'hmat en hevelep lec'h. Tredanennou a nij amañ-ahont, ha pell. Keflusk buan korolladeg an diskejennou (o luskelladeg kentoc'h) a zo tost, muioc'h pe

(1) Mikellennou a zo anezo kenstrolladuriou a ziskejennegou, oc'h ober eur fals-vevezadenn e-mesk eur bevezer bennak (fals-vevezadenn anvet bevezadenn « gludennheñvel. ») N'heller dre nep tro gwelout an diskejennegou, — dre eur benvez-enklask ijinet-kaer, avat, ar ferenneg-dreistkreski, e weler, hag e tiniverer zoken, ar mikellennou, war dro 1.000 gwech tevoc'h. S. notenn a-zivout an tredanennou, pe elfennou-tredan.

(2) Eun niver diveizus eo heñ : ma esaefe diniveri diskejennou eur miligramad kouevr kêriz eur gêr, enni 1.000.000 kêriad, — o veza ma 'z eus 3 miliard eilenn en eur c'hantved, — pep kêriad o tenna eun diskejenn pep eilenn, lakaat e rafent tost da 3.175 kantved !

nebeutoc'h, d'eur paoter maximum, anvet paoter arouezius, — 8.000 miliard a luskelladennou dre eilenn evit ar c'houevr. Diskejenn an holl vetalou, a hell talvezout ivez a hent-tredan, a luskell hervez eur c'heflusk dillo, nemet e kemmo o faoter arouezius. Taolet e vez an tredanennou gant eun herrded eeunlinennek bras-meurbet, pep hini war e du, direiz: 1.000 km dre eilenn evit ar c'houevr, — 6.000 gwech buanoc'h, d'an nebeuta, eget an nijerez vuana. Hag en eur gefluskadenn, lammat a ra eun dredanenn eus eun diskejenn bennak d'ar 1.500[vet] hini war-lerc'h: ret eo eta sellout ar skeudenn 1. evel ma vefe eul luc'hskeudenn a-daol.

Stagomp bremañ eun orjalenn gouevr ouz daou benn eun daspugner-tredan. Lavarout a reer e tremen neuze eur red-eeun en orjalenn, ha mont a ra eus ar penn-tre, penn + (livet ruz), d'ar pennmaez, penn — (livet du). E gwirionez faziet o deus an dud ouiziek (o veva en eil hanter an XVIII[vet] kantved) ha dibabet o deus amreiz eun tu da « Red » an tredan ; rak, dre efed an daspugner, — pe eur pod-tredan, pe eun dredanerez all a vefe lakaet en e lec'h, — tanavaet e vez an tredanennou er penn + ; ha dastumet er penn all, penn —. Ha sed, lezenn gosa an tredan eo houmañ: Daou dredan a hevelep ano en em bella kenetrezo. Neuze pellaet e vo tredanennou an orjal diouz ar penn — ; da lavarout eo, kemerout a raint eur c'hresk-herrded war-du F', (sk. 2), — war-dro 1 metrad bennak dre eilenn, da lavarout eo, kant



mil gwech buanoc'h eget er stad dinerz. Hag heñvelout a ra neue an tredanennou bera goustadik eus ar penn — d'ar penn +, er maez eus an dredanerez. Kement-se a genframm klok an doareenn a anvimp koulskoude « ar red-tredan ». N'hellomp ket kemma bremañ ar boaz kemeret, hag eilpenna pennou hon ardivinkou-tredan : re a strafuilh a vefe hag abeg a-walc'h da wallzarvoudou niverek. N'ankounac'haomp ket eta ez a *flux* an tredanennou war du-enep ar *Red,* hervez ar menoziou gwechall.

O veza ma finv buanoc'h an tredanennou, kreñvoc'h e teu ar stokou anezo war an diskejennou. Peurledander luskelladou ar re-mañ a gresk, ha tommaat a ra ar metal. Seul vrasoc'h e vo peurledander luskelladeg an diskejennou, seul dommoc'h e vezo. Diouz nerz ar stokadou kresket-se (daoust da bep hini anezo beza gwan-dreist) e teu luc'h a greuzeuliou dre-gannder, — ar *re* a nerz roet d'an tredanennou o veza adkavet e nerz-skinerez al luc'h hag an tommder.

▼

(B). Red-Donemone.

Bremañ e c'hellimp meiza aes petra eo ar red-donemone. Etre daspugner ar skeudenn 2 hag an neudenn FF', lakaomp an ardivink-mañ : eur gantenn-dro (graet gant ebonid, pe ne vern pe danvez-difuer all), o tougen war he c'hostez diou laonenn gouevr, ha pevar rimier harpet outi gant gwinterellou-biñs. Ar rimierou DD' a stagimp ouz

daou benn an daspugner; ar re NN', ouz daou benn an neudenn. Trei a c'hello ober ar gantenn gant eun herrded ken bras hag e fello d'imp; lakaomp-hi eta da drei 50 tro pep eilenn (3.000 tro bep munutenn). Sklaer eo e vo kenstaget ar rimier N a-wechou ouz penn-tre, a-wechou-all ouz penn-maez an daspugner, ha d'an hevelep koulz, kenstaget ar rimier N' ouz ar pennou all, a-wechou penn-maez, a-wechou-all penn-tre. Ken alies ha ma kemmo kenstagadur an daou rimier NN', e kemmo tu kresk-herrded an tredanennou en neudenn FF', — e kemmo eta, hervez al lavar boutin, tu ar « red-tredan »: « tremen » a raio en neudenn FF' eur red-donemone. 50 tro a ra ar gantenn dre eilenn — 50 gwech e kemmo tu ar red: paoter ar red a vo 50.

En ijinerez, n'eo ket dre eur c'hemmer-tro e vez krouet ar red-donemone: dre eun aozadur aesoc'h hag eeunoc'h eget an hini implijet da groui ar red-eeun e c'heller sevel tredanerezed-maentouchel-donemone. Ouspenn-se, daoust d'an diavaeziou, trec'h eo ar red-donemone war ar red-eeun dre ma 'z eo ivez kalz aesoc'h hag arboellus da hentaat.

Eomp pelloc'h en diskleriadurez. Bountet a-wechou war-du N, a-wechou-all war-du N' (1/100$^{vet}$ a eilenn war-lerc'h) luskella a ray an tredanennou a-hed an neudenn FF', ouspenn o c'heflusk drezo o-unan, m'em eus komzet uheloc'h anezañ. Evel er stad a red-eeun, kavout a c'hellimp ober ar c'hresk-nerz-se e furm nerz-skinerez : dereat eo



ivez an red-donemone ouz ar sklerijennerez. Greomp ar vartezeadenn e c'hellomp kreskaat eun tamm eus an neudenn FF' a-walc'h da welout an tredanennou : pa dremeno e FF' eur red-donemone, unan anezo, ouspenn hec'h emgeflusk, a vo gwelet oc'h ober luskelladennou evel O, M, O, N, O, da skouer (S. skeudenn 4) hag ar re all en holl neudenn eveltañ, O', M', O', N', O' da skouer, — o tremen d'an hevelep poent war o hentou d'an hevelep mare, gant an hevelep herrded. En eul linenneg-dredan pa dremen enni eur red-donemone, e vez « kempred », pe « kenwagennet », an holl dredanennou.

Diskouez a ra an arnod ma kloto efedou ar red-donemone ha re ar red-eeun (dilonkadurgwrez, da skouer, aes da vuzulia) pa vo herrded maxima an tredanennou en O (S. sk. 4) 1,414 gwech brasoc'h eget an hini eeun e stad ar skeudenn 2, stad a red-eeun, a gresk-herrded euntuek. Neuze par eo *kemented oberius* ar red-donemone da hini ar red-eeun hag e c'hell hennez ober evitañ. Roet e vez ar red d'ar goumananterien dindan eur c'has bennnak ; kas eur volt o tiskouez d'ezo e c'hellont kaout galloud eur watt bep gwech ma tremeno en o linenneg red eun amper (pe kementad eur c'houlomb dre eilenn). Kas al linennegou red-eeun a vez bremañ 110-115 volt hogos e pep lec'h : luskella a ranko ober kas eul linenneg-red-donemone etre + 163 ha — 163 volt (163 = 115 × 1,414, pe 115 × $\sqrt{2}$), ha kement-se 50 gwech pep eilenn, evit ar c'houmanter da gaout eur *c'has oberius* a 110 — 115 volt.

Sed eno sklaer penaos e c'hellomp anavezout ar red-tredan, eeun pe donemone.

Kevrennet e vez muzul ar c'has, pe voltad, ha muzul ar gemented, pe amperad, gant al lezennmañ, anvet lezenn Ohm (naturoniour alaman) : kenfeur ez eo voltad hag amperad eur red-eeun, hervez eun arouezniver dereat da bep linenneg hec'h-unan ; arouezniver o vuzulia koulz lavarout *galloud-herzel* al linenneg ouz tremen ar red, — hag a vo anvet harz al linenneg. Ez verr :

V volt = A amper × H ohm

Evit ar red-donemone, luzietoc'h eo al lezenn. D'an tostaat-kenta, e c'hellomp skriva

V volt oberius = A amp. ober. × H ohm × $\sqrt{ab}$ (1)

## II. *Pennreizou ar skingomzerez.*

Pa gouez eur maen en dour, an holl a oar ec'h en em astenn gwagennou kelc'hiek war c'horre an dour, hag ez a war ledanaat ar gwagennou-se endro d'ar poent m'emañ kouezet ar maen. Hevelep tra er skingomzerez: en-dro da wern-stign an degaser ec'h en em astenn gwagennou, hogen krouet en doare-danvezenn anvet eter gant an naturoniourien (2). (Sk. 5).

(1) (H o veza c'hoaz harz al linenn ouz ar red-eeun, a ha b arouezniverou dereat ouz *furm* al linenneg.

(H $\sqrt{ab}$ a zo anvet *eubidigez* al linenneg).

(2) Eter a zo anezañ eun danvezenn m'en em skign enni ivez al luc'h, ha drezi e c'hall-heñ dont eus an heol betek an douar. Emañ skignet an eter e pep lec'h, zoken e-barz korfou a hañval d'imp beza didreuzus, evel koad, houarn, h. a.



Setu amañ penaos e vez ganet ar gwagennou-se: en eur wikefre dredanel, anvet luskeller, (diwar stok eun elienenn-dredan, da skouer), e kemer an tredanennou (2) eur c'heflusk mont-dont bras-meurbet e baoter, — 3.000.000 luskelladenn evit ar wagennad a 100 metr.

Dre nerz ar c'heflusk dillo-se, astennet da dredanennou ar wern-stign dre eun dro-vicher bennak, eo sujet an eter da gemer en-dro d'an degaser, eun heuliad a stadou tredanel ha maentouchel, heuliad a c'hellimp skeudenna gant linenn ar sinus. Da lavarout eo, a-benn an amzer *a* goude m'eo krouet al luskelladenn, e kemer an nerz-lusk-tredan eun dalvoudegez A B; a-benn an amzer *b* (b — a eilenn a-c'houde) e kemer an nerz-lusk an dalvoudegez A'B', — evel m'en defe risklet al linenn eun tamm war an tu-dehou. (Sk. 6).

An hed LL' etre daou boent, d'ezo an hevelep stad luskella, a c'hellomp envel peurledander ar wagenn. An amzer ma riskl al linenn a-hed LL', ha ma tremen an eter dre an holl stadou skeudennet gant al linenn etre L'ha L, a c'hellomp envel *marevez.*

Gwagennad W, paoter P (3), marevez A ha herr-

(2) Rannouigou bihana an tredan, a c'hellomp tizout hervez menoziou an naturoniourien a-vremañ; bihan-kenañ int : ret e vefe lakaat 1.000 miliard a viliard anezo (niver skrivet gant 1 ha war e lerc'h 21 o-gwan) da gempoueza ar vilionvedenn eus eur miligram.

(3) Ar paoter a zo eta niver luskelladennou an tredanennou el luskeller, — hogen ivez niver luskelladennou ar wagenn, an eil re o klota striz gant ar re all.

der H ar gwagennou (300.000 kilometr pep eilenn) a zo kevrennet etrezo gant al lezennou-mañ:

$$A = \frac{W}{H} \qquad W = \frac{H}{P}$$

Penaos e raimp evit diskulia luskelladou an eter? Kemeromp c'hoaz eun heñveladur: war c'horre an dour, gwagennou eno war ledanaat, lakaomp eun tamm spoue, a stagomp ouz penn berra eun nadoz a-ispilh ouz eur speurell bennak. Ar gwagennou a dostaio, ha pa dizint ar spoueenn, ec'h en em lakaio houmañ da luskella, en eur heulia kefluskou an dour. Ha kaer d'e luskella beza bihan marteze, penn bras an nadoz o c'hresko a-walc'h evidomp d'o gwelout. Bez' e c'hellimp envel diskulier pe dizolôer kement ardivink evel-se. Eun dizolôer a vo eta eun ardivink a lakaio da veza heverzus d'imp luskelladou n'hellfemp ket tizout hep e skoazell.

Hevelep tra er skingomzerez : pa dizo luskelladou an eter orjalennou gwenn-stign an degemerez, an tredanennou skignet dre an holl orjalse a gemero d'o zro an hevelep keflusk buan montdont gant re wern-stign an degaser: eun red-donemone a vo ganet evel-se er wern-stign hag er bellenn-gentonia staget ouz he heul ; ar red-se a heulio rik kemmaduriou luskella an eter, hag e c'hellimp diskulia evel-hen : Bez' ez aroueziomp ar red-donemone er bellenn gant ar skeudenn 8 ; rannou al linenn a-us d'an ahel XX' o skeudenna flux an tredanennou o vont en eun tu; rannou a-is, ar flux o vont en eun tu-all. Pladenn eur selaouerez, staget a-dro gant ar bellenn, ne finvo ket, sachet emañ d'eur mare war eun tu, ha kemendall dioustu war an tu-all, ha kement-se ken prim ma n'hello ket heulia kemmaduriou dillo ar red. Chom a raio d'he lec'h-kreiz, difinv. Hogen ma kavomp eun dro da lemel rannou ar red a-is XX' neuze e c'hello ar bladenn, a vo sachet nemet gant rannou-red a hevelep tu, heulia aes kemmaduriou peurledander ar red, (S. sk.), kemmaduriou a c'hellimp-ni klevout gant m'o devo sachadennou ar bladenn eur paoter dereat da oberia war hon diskouarn. Kement ardivink, barrek da lemel hanter al luskelladou a vo anvet ivez diskulier pe dizolôer.



Eur seurt ardivink-se eo an dizoloer dre-strink. Pennreizenn e ober eo houmañ: ma vez harpet beg lemm eun neudenn nikel, pe zir zoken, war strinkennou-zo (galenvaen, pe sulfurur ploum naturel, da skouer), tremen a ra mat ar red-tredan eus ar strinkenn d'ar beg-metal ha ne drement ket (pe diaes-kenañ) eus ar beg d'ar strinkenn. Ma stagomp neuze eun dizôloer-galenvaen a-dro gant eur bellenn-gentonia (sk. 9) hag eur selaouerez, miret e vo rannou al luskelladou diouz eun tu, ha lamet re an tu all ; klevout a raimp eur son er selaouerez ma kemm en eun doare klevus peurledander ar gwagennou, evel m'em eus diskleriet uheloc'h.

Gant an nebeut diskleriaduriou-mañ, aes e vo kompren an traou a studiimp bremañ diwar-benn kempennadur hag implij an degemerezed pellgomzerez diorjal. GWILHERM BERTHOU.



1. Kenframmadur eur vetalenn:
a) tredanennou (·)
b) diskejennou (O)




2. skouer eur red-eeun




3. Ardivink eeun da gaout aes eur red donemone




4. Keflusk an tredanennou e linennou red-donemone



5. Gwagennou kelc'hiek pa gouez eur maen en dour






6. Kemmaduriou gwagennek an nerz-lusk-tredan e mont ar gwagennou skinarouezerez




7. Skouer eun dizoloer






8. Dizoloadur ar gwagennou




9. Ardivink eeuna a bellgomzerez

# Eun Enklask diwar-benn ar c'helaouennou brezonek

Eur gwir enklask n'eo ket, peogwir ne reomp nemet moula amañ war-lerc'h poelladennou darn eus skolidi hon trede Skol dre Lizer, graet evit respont ar goulenn : « *Lavarit ho menoz diwar-benn ar c'helaouennou brezonek* ». Ma 'z eus e-touez hol lennerien unan bennak, avat, a garfe displega e venoz ivez, hen moula a raimp a galon vat, mar deo dudius.

Lavaromp ouspenn n'eus den ebet a oar pet kelaouenn a vez moulet e brezoneg. Amañ e *Gwalarn* ne c'hellfemp rei kemennou resis nemet diwar-benn :

1) brezoneg penn-da-benn : *Breiz, Dihunamp, Feiz ha Breiz, Gwalarn.*

2) brezoneg ha galleg : *Breiz Atao, Le Courrier du Finistère.*

Goulenn a reomp eta digant hol lennerien :

1) Hag anavezout a rit, ouspenn ar c'helaouennou meneget a-us, eur gelaouenn a voul brezoneg ?



2) Doareou ar gelaouenn-se (ano, — chomlec'h, — priz, — aliested, — ment, — moulet pe liesskrivet ? — h. a.) — Kas eun niverenn ma c'heller.

3) Lec'h ar brezoneg er gelaouenn.

4) Doare ar brezoneg.

RESPONT 1

(Ar c'helaouennou brezonek) n'eus ket kalz anezo. Hanter vrezonek int evit an darn vuia : « *Le Courrier du Finistère* », « *Breiz Atao* ». N'anavezan nemet « *Breiz* » a vez skrivet e brezoneg penn-da-benn.

Ne gomzan ket diwar-benn « *Gwalarn* », « *Feiz ha Breiz* », « *Dihunamb* », a zo kelc'hgelaouennou.

Diwar-benn ar re a zo beo bremañ, e c'heller lavarout : ez int digempenn o stumm. — (ne gomzan ket diwar-benn « *Breiz Atao* », a zo gallek koulz lavaret).

— Ez int skrivet en eilyezou : Treger pe Leon. Kement-se ne vije ket fall ma vije skrivet eur ger en hevelep doare. N'eo ket se ! Da skouer : *ganeoc'h, ganac'h, ganec'h*, h. a. Ret e vefe kaout kelaouennou, sizuniek da vihana, skrivet reiz, marc'had-mat, stummet brao, hoalus ha diduellus ar pennadou enno, en eilyez ma karer, hogen skrivet reiz koulskoude.

E stad bremañ ar brezoneg, ne c'heller ober netra evit ar yez panevet ar c'helaouennou brezonek.

Gouzout ma 'z eo mat pe n'eo ket skriva en eilyez a zo diouz al lennerien a vez skrivet evito.

## RESPONT 2

Bihan ez eo niver ar c'helaouennou brezonek, ha bihanoc'h c'hoaz siouaz ar vagadurez spered a gaver enno.

Ouspenn ez int skrivet fall peurvuia e rannyezou. N'eo ket souezus kement-mañ : ar c'helaouennou a vez skrivet evit beza meizet gant al lennerien, hag e Breiz n'eus ken nemet ar gouerien a garfe c'hoaz lenn o yez.

Ar c'helaouennou brezonek a zo eur skeudenn resis eus stad doanius ar brezoneg, dilezet ma 'z eo gant ar re a dlefe rei al lec'h kenta d'ezañ en o skridou hag o c'homzou, lavaret em eus tud desket hor bro.

Kalz eus hor c'helaouennou a zo ret kaout youl vat hag amzer da goll evit lenn anezo penn-dabenn.

## RESPONT 3

(Ar c'helaouennou brezonek) n'eus ket a-walc'h anezo, war va meno; pe da vihana n'int ket anavezet ha prenet a-walc'h gant ar Vrezoned.

D'an eil, ne vezont ket moulet alies a-walc'h, ar pez a zo pennabeg d'o bihan a levezon war an dud. Me a zegemer « *Gwalarn* » bep tri miz; hogen bemdez-c'houlou e teu en ti m'emaoun diou pe deir c'hazetenn pe gelaouenn c'hallek. Ar pod pri ekeñver ar pod-houarn !

## RESPONT 4

Setu anoiou ar c'helaouennou brezonek a lennan : *Gwalarn, Feiz ha Breiz, Dihunamp, Kenteliou Sant Fransez, Trivet-Urh, Kannad ar Galon-Sakr, Lizeri Breuriez ar Feiz* hag ar gazetenn *Breiz.*



E *Breiz* hag e *Dihunamp* eo e kaver, d'am meno, ar brezoneg buhezeka, hag o lenn an diou gelaouenn-se eo em bevez ar muia a blijadur evit ar pez a sell ouz ar yez. Diou vammenn binvidik ez int a vrezoneg *beo* ha mat e vefe da vrezoneg lennegel *Gwalarn* kas e wriziou dalc'hmat betek enno evit suna anezo ar mel a aozont a-founn.

*Feiz ha Breiz* a ya war ziskar dre ma vez enni pennadou re hir hag ouz hec'h aoza ra nebeut a skrivagnerien. Ouspenn, lezet he deus a-gostez koulz lavarout ar menoz « *Feiz* » hag eur c'holl bras ez eo kement-se eviti. Gwella pez 'zo ez eo deut *Kenteliou Sant Fransez* da genderc'hel war dachenn ar feiz al labour boulc'het gant *Feiz ha Breiz.*

*Kenteliou Sant Fransez* a ya bemdez war wellaat, war vrezonekaat, c'hoant am eus da lavarout war reisaat, ken evit stumm ha dibab ar geriou, ken evit kevreadur ar geriou hag al lavarennou. Hep dale, ma kendalc'h, ne vezo ken nemeur a dra da rebech d'ezi. Ouspenn, derc'hel a ra ar yez en he renk, renk a venveg evit sevel *menoziou* hag o rei da anaout d'al lennerien ; *eur pal he deus war dachenn ar menoziou,* hag he fal a zo sklaer, — strewi ar gwirioneziou kristen, — *ac'hano* e teu d'ezi skrivagnerien kement ha ma kar, *ac'hano* ivez e teuy d'ezi muioc'h-mui a lennerien, tomm

outi dre ma kavont enni *ouspenn* brezoneg mat, *boued evit o spered*, ar pez a ra diouer e *Gwalarn*, ha siouaz eun tammig e *Feiz ha Breiz*, re droet an eil hag eben da deurel evez ouz an diavaez *hepken*, ar yez, en eur grenna *lod ar spered*. N'ouzer ket a-walc'h ha bez, o deus eur mennad evit ar pez a sell ouz maga ar spered, n'ouzer ket a-walc'h petra 'zesk an den ouz o lenn. Lakait kichen-ha-kichen, evit intent petra a lavaran, *Sketla Segobrani*, pe droidigeziou evel *Skrapadeg Saoud Koualnge* diouz eun tu, ha diouz an tu all *Istor ar Bed* gant Meven Mordiern, pe *Roudou Kenta an den* e *Feiz ha Breiz* genver ha c'houevrer, — chomet berr abaoe, — pe c'hoaz pennadou war ar gwirionezou kristen e *Feiz ha Breiz*, pe *Genteliou Sant Fransez*, pennadou war ar pez a dremen en hon amzer evel e *Breiz*.

## RESPONT 5

Ar c'helaouennou brezonek ? Gwall druezus, gouez d'an holl, eo o doare. E kement ti a Vreiz-Izel e vez kavet an « Ouest-Eclair », pe kelaouennou gallek all strewet amañ hag ahont war an daol pe war an arc'h. Kelaouennou brezonek, avat, alberz ebet anezo nemet en eun tiegez bennak ma vez lennet enno, eur wechig an amzer, pennadou diwar « Feiz ha Breiz », « Dihunamb », pe « Breiz ».

Hogen, gwall vihan eo, ret eo hen anvav, levezon eur pennadig bennak kutuilhet eur wech ar miz pe eur wech ar sizun diwar eur c'hannadig dister, e-keñver mor-bras ar c'helaouennou gallek o veuzi bemdez hor maeziou. Ha padal, e teu ar bobl d'en em voaza muioc'h-mui ouz ar galleg skrivet: aet er-maez a-c'hiz eo al lenn hag ar skriva e brezoneg.



Koulskoude, eun dra anat a zo : mar fell d'imp adsevel ar spered breizek, mont d'ezi e galleg ne splet ket: e brezoneg ha dre ar brezoneg eo e vo salvet Breiz-Izel. Neuze, eta, ne c'hello an Emzao mont war-raok nemet pa vo aet an darnvuia eus Breiziz da vrezonegerien emskiantek ha gredus, hag e vo skoet bemdez war an tomm, e brezoneg, gant kelaouennou breizek.

Petra a zo kiriek d'ar galloud holldrec'hus-se a welomp gant ar c'helaouennou gallek ?

Da genta, ar c'hiz : ar c'hiz eo lenn galleg. Hag ar Vrezoned, pennou kalet evel ma 'z int, a vo gwall ziaes diframma ar sorc'henn-se diouz o fenn.

D'an eil an diouer a gelaouennou brezonek. D'imp-ni eo kas an digarez-se da get.

D'an trede, an diouiziegez : er skoliou eo bet desket d'an holl lenn galleg. Lenn brezoneg, avat, n'o deus desket neblec'h. Evit dont a-benn da lenn brezoneg e vije ret d'ezo mont d'ar skol vrezonek. Pa n'eus ket anezi, avat, studia er gêr a ve red. Gwall nebeut a dud o devez amzer pe nerz-kalon awalc'h d'hen ober, ha dre-se gwall nebeut a dud a vez barrek da lenn ar c'helaouennou brezonek.

Hag evelkent, bihan evel m'emañ niver al lennerien, eur gelaouenn bemdeziek a c'hellfed sevel harp outo, panevet skoilh ar rannyezou d'en em

gavout amañ war an hent. Ken disheñvel eo an eil rannyez-komzet diouz eben, ken e chom berr eur paotr eus Pleraneg dirak eur paotr eus Keriti-Penmarc'h, evel pa glaskfe kaozeal ouz eur Saoz pe eun Alaman.

Dre-se, gant pep rannvro e ranko beza eur c'hannad poblel d'ezi hec'h-unan. Lodennet ar vrezonegerien etrezo, gwall nebeut a lennerien a chomo gant pep kelaouenn rannvroel: neblec'h ne vo kavet lennerien a-walc'h da sevel eur gelaouenn bemdeziek : gant eur c'hannad sizuniek, pe viziek zoken, e rankor da ober. Ha c'hoaz, bemdez e vo klevet tud o c'hina, re ziaes, war o meno, yez unvanet ar rannvro.

Ne vern pegen dister e ve, poent eo d'imp bremañ pleustri war hon torkadig kelaouennou brezonek. Burutellå a vo graet o labour, ha gwelout peseurt gwellaennou a vefe mat d'ezo da gas gwelloc'h a se o c'hefridi da vat.

Ar werin a zo anezi an darn vuia eus ar vrezonegerien; pouezus-dreist, neuze, eo e Breiz ar c'helaouennou gwerinel.

E Bro-Dreger e vez lennet « Breiz », kelaouenn sizuniek, e brezoneg penn-da-benn. E broiou Leon ha « Kerne-Kemper » ar « C'hourrier », sizuniek, n'eus nemet ar bajennad kenta anezañ a-gement a ve skrivet e brezoneg (ha peseurt brezoneg !). E Bro-Wened, « Dihunamb », miziek, skrivet ken evit ar vourc'hizien, ken evit ar werin.

Ouspenn-se, daou gannad relijiel miziek, « Kenteliou Sant Fransez » evit Leon-Treger-Kerne, ha « Trivet Urh Sant Fransez » evit Bro-Wened.



Menegi a c'hellimp, d'an diwez, eun nebeut « kelaouennou-parrez », skrivet e brezoneg penn-da-benn, pe hanter-c'hallek, hanter vrezonek.

Gant an trikon « Breiz-Feiz-ha-Breiz-Dihunamb », e vez pourvezet da werin Vreiz-Izel.

a) da genta, keleier ar vro, ar rannvro hag ar parreziou;

b) d'an eil, soniou, gwerziou, marvailhou, a bep seurt diduellou, ganto « blaz ar gêr », a blij kenañ d'al lennerien, eun drugar d'ezo lenn kement a zo breizat a stumm pe a spered;

k) d'an trede, pennadou micherel o kelenn pep-unan war e vicher ha kement a zo talvoudus d'ezañ da gas e vicher en-dro.

Anzav a rankomp amañ na vez ket sevenet diouz ar gwella o c'hefridi gant ar c'hazetennou gwerinel. Kenteliou war al labour-douar a vez kavet enno a-vern. Neblec'h, avat, ne vez meneg eus micherourien vunut ar c'hêriou, ha, gwasa 'zo, ankounac'haet-krenn e vez peurliesa pesketaerien an arvor. Ha setu: hor strollad kelaouennou poblel a zo aet d'eur strollad kelaouennou evit ar gouerien nemetken. Padal, avat, hogos peurc'hallekaet eo an darnvuia eus kêriou Breiz Izel, hag e parreziou an arvor ez a stad ar yez war wasaat bepred.

Ouspenn-se, ne vez ket strivet awalc'h da ober d'al lennerien sevel gant « skeul ar brezoneg ». Re alies e vez ankounac'het penaos ar brezoneg unvan eo a zo hor pal, ha n'eo ket ar rannyezou. Ha

laosket e vez ar rannyezou da redek feuls, ez-dieub hag ez-diroll dre bajennou hor c'helaouennou.

Poent eo enebi hag ober d'hor strollad kelaouennou ar gwelladuriou ret evit ober anezañ eur benveg diouz an dibab.

Da genta, an holl « kelaouennou-parrez » a vefe ret o skriva e brezoneg penn-da-benn. Hounnez eo pazenn izela « skeul ar brezoneg », ha ganti e vefe kroget da voaza an dud ouz o yez skrivet.

D'an eil, e pep rannvro, pe, da vihana, e pep eskopti a Vreiz-Izel e tlefe beza eur gelaouenn sizuniek evit ar werin. Ne vefe ket diaes, evelato, peurvrezonekaat ar « C'hourrier », pe, da vihana, betek gouzout na vefe spontet an dud, lakaat ar brezoneg da c'hounit tachenn ennañ tammig ha tammig.

E Bro-Wened, e vefe diaesoc'h kas an taol-se da benn... Hag evelkent, eur gelaouenn evit ar werin nemet ken, a vo ret kroui er vro-se, abred pe ziwezat.

D'an trede, e pep kelaouenn rannvroel e vefe ret, lakaat « Korn ar Pesketaer » ha « Korn ar Micherour », keñver-ha-keñver gant « Korn al Labourer ».

Da ziweza, blenia al lennerien a ve ret ober tammig-ha-tammig gant hent ar yez unvan, ha skriva ar rannyezou, kel lies gwech ma vo gallet hen ober, diouz doare ar yez unvan.

Evel-se, da c'hortoz gwell e vije sevenet, dre vras, o c'hefridi gant ar c'helaouennou gwerinel.



Estreget ar werin, a drugarez Doue a zo e Breiz o komz brezonek. Perc'henned-douar pinvidik, tud a genwerz ha kargidi ar c'hêriou a zo anezo eil pazennad skeul ar vrezonegerien, blizidikoc'h ha figusoc'h eget an dud vunut. Ouspenn danevellou, ganto « blaz ar gêr », pennadou istorel ha prederouriezel a blij d'ezo lenn ivez.

E « Feiz ha Breiz » e kavont bep miz peadra d'o dic'hoanta. Koulskoude, an dastumadenn-se a c'heller tamall d'ezi digeri re frank he fajennou ouz marvailhou ha sorbiennou re vugelel en holl, pa vez ahendall re nebeut a lec'h d'ar c'healiou prederouriezel d'en em zispaka. Gwall zistank, siouaz, eo ar pennadou a-seurt gant « Doue 'lakas an Ank » da skouer.

« Dihunamb » a c'hellfe beza anezi eur gelaouenn dudius-kenañ d'an dud desket, ma ne vije ket hec'h-unan-penn e Bro-Wened. Pa n'eus ket a gannad sizuniek evit ar bobl, he deus ranket « Dihunamb » choukata ar samm a-bez, ha skriva, ken evit ar werin, ken evit an dud desket. Pep rummad tud, avat, a chom digas ouz ar pennadou skrivet evit ar rummad all; gwall-voan an dastumadenn, nebeut-nebeut a draou da lenn da bep unan : « Dihunamb n'en de ket bourus », emezo. Dizarbennet e vefe ar si-se ma vefe brasaet « Dihunamb », pe c'hoaz ma vefe krouet evit ar werin eur gelaouenn wenedek distag diouz « Dihunamb ».

Gwintet war bazenn uhela skeul ar brezoneg emañ an dud lennek, anezo ar re vlizika e-touez

ar vrezonegerien. N'eo ket da d'imp, avat, toulla kaoz « Gwalarn » amañ, peogwir ez eo eur « gelc'hgelaouenn » anezi, ha n'eo ket eur « gelaouenn ». Ne vefe ket meneget an N. R. F. en eun enklask diwar-benn kelaouennou Bro-C'hall. Hevelep tra e Breiz gant « Gwalarn ».

Diwar ar menoziou dispaket ganin amañ a-raok, e tastumin kement-mañ.

1°) Ar c'helaouennou brezonek a zo gwall vihan niver o lennerien abalamour d'an diouer a skol vrezonek.

2°) P'emañ graet e annez en hor stal gant an enebour, dre hor perziou-mat hag hor strivadennou eo d'imp adc'hounit hor peadra : ar c'helaouennou brezonek a ranko beza trec'h d'ar c'helaouennou gallek.

Eur strollad kelaouennou brezonek a vo savet gant harp ar skiant-poell; ma tereo pep-hini anezo ouz eur rummad tud merket, diouz e c'hoantou hag e ezommou. An holl gelaouennou brezonek a roy skoazell an eil d'eben, e-lec'h rendaela hag en em daga dalc'hmat kenetrezo.

3°) Evel-se, gant eun nebeut strivadennou poellek ha reizet mat e vo boazet muioc'h-mui ouz o yez ar re a oar he lenn a-benn-bremañ, ha dedennet e vo ouspenn re all a-vern.

En tu-hont da-se, eur stern, eur framm a vo bet savet, ma c'hellor ober gantañ diwezatoc'h, pa vo deut ar mare da sevel kelaouennou bras pemdeziek e brezoneg penn-da-benn.

# Karel van de Woestyne

(1878-1929)

D'ar 24 a viz eost e varvas ar barz Karel van de Woestyne, e Zwijnaarde e-tal Ghent. Eur c'holl bras ez eo evit ar vro izelvroek a-bez, rak van de Woestyne a oa eur Flamank bras, n'eo ket hepken unan a ra enor d'al lennegez izelvroek, hogen ivez unan eus uhela barzed Europa. Hag enoret e vije bet hep arvar dindan an ano-se, ma vije bet skignetoc'h hag anavezetoc'h ar yez a skrive enni.

Kefridi vras an Esperanteg eo lakaat ar bed da anavezout an dud-se, na vez ket evesaet outo gant ar re a gomz ar yezou skigneta.

Karel van de Woestyne a oa an heverka e-touez barzed Flandrez o veva en amzer-mañ, par da Guido Gezelle (1830-1899), a sav e arz diouz feunteun fresk ene ha yez ar bobl.

Van de Woestyne, en enep, levezonet gant arouezelerien Bro-C'hall, n'eus hogos nemetañ e-mesk skrivagnerien Flandrez o sevel a-us d'ar werin, hag er-maez anezi. Drezañ e torras ar Flandrezad hengouniou ar ouenn hag ec'h en em droas ouz eur meizad-buhez europat, etrevroadel. Drezañ e paouezas al lennegez flandrezek a veza lennegez eur rannvro. Boulc'ha a reas ero eur sevenadurez flandrezat nevez, peurglok, evel August Vermeylen, a lavaras war e zivout, e oa « barz an ene bremañ e barr e gresk. Natur glok eun den a gomz en e obe-

rou : trivliad, from, faltazi, preder, pep elfenn en he stadou disheñvela hag en he stummou pinvidika. Daoust ma save a-us d'ar werin, flandrezat-rik e chomas atao e ene dre kigusted al liou ; atao e vez meizet tommder ar gwad, p'en em ziskuilh e ene en e c'hlana ».

Arz van de Woestyne a zo emunanel ha gwevntre, klasel alies gant bommou d'ezañ e-unan. En e varzoniez kenkoulz hag en e gomz-plaen ez eo leun a gealiou doun ha pounner a skeudennou, c'houek ha nerzus gant eeunder krennamzerel ha puilhder azginivelezel.

E werzennou, ledan ha meurdezus, a hañval a-wechou diresis ha diveizus, dreist-holl en abeg d'ar yez, displann ha gwidilus alies. Dre se ne vo biken van de Woestyne ar pez a anver « poblel ». Padal, morse n'eo teñval e werzennou, nemet d'ar re a ra diouer d'ezo merzad ar skeudenn, ar re na c'hellont ket terri ar graoñenn da gavout ar vouedenn vlazus. Ar welusted e gwerzennou van de Woestyne n'eo nemet eun dro-vicher; ar pep pouezusa eo drama buhez-diabarz an den, ha dre se ivez e kemer e oberou eul lec'h e-touez ar re speredela hon eus en hor yez.

« Van de Woestyne », a skriv ar gelaouenn hollandat, *Al Lizer dre 'n Orjal*, da geñver e varo, « a oa evel e gengêriad Maeterlinck eur vleunienn ti-gwer, eur blantenn vresk talvoudus. Dre greñvder germanek e tispleg eur verzidigez latin-tre ekeñver ar vuhez. Bez' e oa Den an Azginivelez, hogen en eurveziou ma oa ar muia heñ-e-unan, o verzout end-eo strafuilh atizus ar Varokelez. Ennañ e tassone c'hoaz garm galloudus ar C'hotegelez, hogen gant daouarn karantezus e waske ar bed nevez dizoloet. Pa sante an Douar, neuze e skiltre e vouez, pouezus ha fromus ha kenedus, hogen pa veze pellaet dioutañ adarre gant an enkrez, neuze, — hep netra graet a-ratoz, — e veze garo hag uhel e vouez, mouez eun den beo, avat, ennañ eur vuhez doun o virvi. Menel a reas, — kenedour blizidik ma oa, — er-maez eus ar gwir stourm broadel, ha ne gavas eun nebeut diskibien nemet kalz diwezatoc'h, eur wech ma voe bet kavet an hent ».



E gwirioniez, barzoniez nevez Flandrez, — hep menegi Guido Gezelle, — a oa renet gant Karel van de Woestyne. E levezon, e sell eus ar varzoniez hag ar c'healiou, a voe pounner war rummadou skrivagnerien a-raok ar brezel.

TYNEVERUM.

BUHEZ. — Karel van de Woestyne a voe ganet e Ghent e 1878. Kelenner e oa e Skol-Veur Ghent, hag ezel eus Akademi Bro-Flandrez. Setu amañ e oberou pouezusa e lavar-plaen : *Liziri Laethem, Liziri an Nevez-Amzer, Nevez-Amzeriou Flandrezat, Janus e Zaou Dal, Ar Bezoud Peurbadus, Skeudennou Doueel*, h. a. E-touez e varzonegou, menegomp : *Ti an Tad, Ar Skeud Aour, Etrec'hoariou, Koad an Evned hag ar Frouez*, h. a.

Troet diwar
*« Flandra Esperantisto »*
(Here 1929)

# Brezoneg ar Vugale

## I. — LEVRIOU DA REI

Setu amañ roll al levriou da rei e-pad ar goañv 1929-1930 :

*Nijadenn an Aotrou Skañvig.*
*Per ar C'honikl.*
*Plac'hig Vihan ar Mor.*
*Levr al Loened.*
*Ar Roue Lir.*
*Prinsézig en Deur (evit Bro-Wened).*

## II. — PROFOU

| | |
|---|---|
| An AoAo. Abeozen | 15 lur |
| A. Michel | 42 |
| Dizano | 50 |
| H. Ar Menn | 12 |
| E. Régnier | 10 |
| Hena | 80 |
| Mocaer | 160 |
| O. D. Mac Cartha Uileas. | 60 |
| Pausset | 5 |
| Deschamps | 30 |
| Ab. V. Favé | 8 |
| Dizano | 100 |
| de Lesquen | 123 |
| Lemarchand | 10 |
| Leblay | 5 |
| J. Morvan | 8 |
| R. Delaporte | 15 |
| A. Rungoat | 8 |
| E. Boisecq | 20 |
| Dussaix | 30 |
| Ab. Lec'hvien | 27 |
| An Ao. hag an It. Toulemont | 50 |
| An Dim. A. Sévellec | 30 |
| An AoAo. Leo Perutz | 100 |
| Vallée | 500 |
| Dizano | 10 |
| Des Déserts | 30 |
| en holl | 1538 lur |

## III. — LEVRIOU ROET

a/ Leon

| | |
|---|---|
| Gwitalmeze (Porsal) | 100 luriad |

b/ Treger

| | |
|---|---|
| Priel | 25 |
| Landreger | 40 |

k/ Kerne

| | |
|---|---|
| Keraez | 100 |
| Daoulaz | 16 |

| | |
|---|---|
| Kerfeunteun ........... | 100 |
| Kastellin ............... | 65 |
| f/ Estrenvro | |
| Fourqueux ............ | 140 |
| en holl............. | 586 luriad |

D'ar c'henta a viz kerzu 1929 e chome eta, e kef Brezoneg ar Vugale :

| | |
|---|---|
| Profou koz.............. | 353 lur |
| Profou nevez........... | 1.538 |
| Levriou roet........... | 586 |
| en holl............ | 1.305 lur |

Da lavarout eo, 1.305 luriad levriou da rei.

# Buhez al Lennegez

E *Ti ar Brezoneg*, 39-bis, straed ar C'hastell, e Brest, e vez graet skol vrezoneg da 17 e. 30 bep yaou gant an Ao. Roparz Hemon, abaoe an 28 a viz du.

■

E sal an *Ouest-Eclair*, e Brest ivez, e vez graet skol vrezoneg bep lun, da 20 e. 15.

■

Embannet e vez bep sizun, war *Breiz Atao*, kenteliou brezoneg bihan gant Roparz Hemon. Pal ar c'henteliou-se eo sturia ar gelennerien a fell d'ezo ober skol vrezoneg. A bouez bras evit amzer-da-zont ar yez eo sevel skoliou er c'hêriou hag er bourc'hiou da advrezonekaat ar vicherourien hag ar vourc'hizien. Eus Douarnenez, eus Poulaouen, eus Landreger e skriver d'imp e reer implij eus ar c'henteliou-se. Moulet e vint e stumm eul levr a-benn miz here 1930.

Emañ eil levrenn *Istor ar Bed,* gant Meven Mordiern war-nes beza embannet. Eun eurvad hag eun enor e vo evit Breiz kaout al levr-se, a zo dastumet ennañ ar pep gwella eus anaoudegeziou an amzer-mañ a-zivout derou ar Ragistorvez.

■

Dastumet e vo hep dale ar pennadou-skrid savet gant Roparz Hemon etre 1923 ha 1929, dindan an ano a « *Eur Breizad oc'h adkavout Breiz* ».

■

Goulenn a reomp kenlabourerien evit hol levriou pemp gwenneg. Anaout a reomp ouspenn hanter-kant den a c'hellfe aoza d'imp eun dra bennak ma karfent.

# Levriou Nevez

REIZSKRIVADUR AR BREZONEG, gant Roparz Hemon, embannet gant *Gwalarn.* — Priz dre ar post : 3 lur.

Netra doaniusoc'h eget gwelout penaos e vez skrivet e brezoneg en amzer-mañ. An dud, — darn eus kenlabourerien *Gwalarn* en o fenn, — o deus an dismegañs vrasa ouz reizskrivadur hor yez. Koulskoude, eur reizskrivadur diazezet-striz a zo gwella MOGER-DIFENN ar brezoneg a-enep ar galleg. Ma karfe an dud-se studia piz al levrig-mañ, nebeutoc'h amzer a gollfen o tifazia o dournskridou.

AR ROUE LIR, gant Roparz Hemon. — Niv. 1 eus « Al Levriou Pemp Gwenneg », embannet gant *Gwalarn.* — Priz an 10 dre ar post : 2 lur 50 (ne vez ket kaset nebeutoc'h eget 10 dre ar post).

Komz a ran e lec'h all diwar-benn « Al Levriou Pemp Gwenneg ». Hemañ a zo troet, a-wechou ger evit ger, diwar ar c'hembraeg-krenn. Peogwir ez eo dereat en eul levr po-

blel lakaat ar re fall da veza kastizet, ar re vat da veza gopraet, n'em eus lavaret mann diwar-benn tonkadur spontus Kordelia e dibenn an danevell.

SEIZ VLOAZ E BRO AR VORIANED, gant Ab-Sulio. — E gwerz e ti an oberour, an Ao. J. Le Gall, 48, str. ar C'hastell, Brest. — Priz dre ar post, 16 lur (12 lur hepken dre ar post evit lennerien *Gwalarn*).

Eul levr eñvorennou, dudius da lenn.

R. H.

*Notenn.* — Unan a skriv d'in, da glemm, o veza ma ne vez ket barnet na zoken meneget amañ an holl levriou moulet e brezoneg. Da genta, ret e vefe d'an oberourien kas d'imp eul levr evel ma tleer ober. D'an eil, ne gomzan amañ nemet a-zivout al levriou *a dalv ar boan.*

CORNISH FOR ALL, gant R. Morton Nance (« Kerneveg evit an Holl »). — James Lanham Ltd., High Street, St. Ives. — Priz : 2/6.

El levrig-mañ, ennañ 70 pajenn, moulet a-zoare, en deus an oberour lakaet eur yezadur berr ar c'herneveg e saozneg; kontadenn *Jowan Chy-an-Horth py an Try Foynt a Skyans* hag eun dastumadenn doareou-lavar kernevek, o diou gant eun droidigez saoznek, ha da gloza al levrig eur geriadurig, ennañ kement ger kernevek implijet el labour.



Aes-tre eo al levrig da gompren evit kement den a oar eun tamm saozneg boutin. Heñvel awalc'h eo ar yezadur ouz hini Roparz-Hemon. N'eus nemet pennad ar c'hemmaduriou a gavfen luziet eun tamm, hogen gwall-heñvel int ouz ar c'hemmaduriou e brezoneg ha kement-se a aesa al labour.

Ar c'herneveg, hervez ar ouizieien, a zo eur yez maro abaoe dibenn an triouec'hvet kantved. Bez' ez eus koulskoude eur strollad Kerneviz ma ne fell ket d'ezo anzav e vent hidizarempred ouz ar yez komzet, zoken hizio an deiz. Fellout a ra d'ezo rei buhez d'o yez, ha spi o deus da embann diwezatoc'hik eur yezadur hiroc'h, ma ne deo al levrig-mañ nemet eun diverra anezañ ; eur geriadur ; skridou kernevek ha troidigeziou anezo.

Ne deo ket d'imp-ni Brezoned mont da lavarout eo dic'hallus da veza kaset da benn labour hor c'henvreudeur a Gerne-Veur. Aes eo d'imp evelato merzout pegen diaes e vo da seveni. Tenn eo ar c'hrogad evit Yezou keltiek evel an iwerzoneg, harpet koulskoude gant eur stad dieub ; evit ar c'hembraeg, d'ezañ eul lennegez puilh a-wechall hag a-vremañ, lennerien niverus ha desket hag eur yez lennek unvan abaoe troidigez ar Vibl ; evit ar brezoneg, an niverusa marteze ar re her goar a-vihanik, hogen divarrek da lenn o yez an darnvuia anezo, ha gwanaet ouspenn gant e rannyezou.

Ar Gelted, war a leverer, a zo harperien dre natur an embregereziou a hañval beza tonket da c'houita. Chañs vat da Gerneviz da groui eul lennegez-vremañ beo buhezek, peogwir o deus nebeutoc'h egedomp c'hoaz a skridou koz, ha da gaout digor er skoliou d'o yez. Ar gudenn wasa a vo evito distagadur ar c'herneveg. Ar Yuzevien hizio o deus graet eus an hebraeg eur yez voutin; hogen n'edo an hebraeg nemet serret warnañ dor ar santualou; distaget e veze eno a-hed eur wech. An da-zont avat nemet ken a lavaro petra a zeuio da veza embregerez Kerne-Veuriz. D'imp-ni d'o harpa kement ha ma c'hellimp, daoust d'al labour gwall-denn hon eus gant hor yez hon-unan. Fellout a ra d'ezo chom da veza Kelted dre ar yez. N'eus tro all ebet, a gredan, da veza gwir Gelted ; n'eus da vihana doare anatoc'h ebet. Gant ma teuint bremañ da denna o fobl d'o heul, e c'hello o labour dont da vat. Eur bobl hep blenierien a vez mouget he broadelez a-nebeudou. Blenierien, hep eur bobl da vont d'o heul, n'hellont sevel avat netra da badout. Tonket int da veza flastret dindan karn an Ankou.

ABEOZEN.

# NORD-OKCIDENTO

## INTERKELTA-KAJ-TUTMONDA-REVUO



DUA JARO
NUMERO
3-4

DUA JARO
VINTRO
1929

ALDONO-AL-GWALARN-BRETON-
LINGVA-KVARONJARA-REVUO

# esploro pri la situacio de la bretona lingvo en 1928

## I. — LA LIMO DE LA LINGVO

La bretona lingvo estis parolata antaŭe en granda parto de Supera Bretonujo (t. e., la orienta parto de l' lando). Dum la 9-a jarcento, laŭsupoze, la limo inter la du lingvoj, bretona kaj franca, iris de la enfluejo de la rivero Kouesnon ĝis la enfluejo de la rivero Liger (france: Loire), proksimume kontraŭ Pembro.

En la episkopa lando de Dol, kun escepto de la ĉirkŭajo de Antren, oni tiam parolis nur bretone. En la episkopa lando de Sant-Malo okazis same. En la episkopa lando de Roazon, oni parolis france, kun escepto de la ĉirkaŭajoj de Hede, Mordel, Mesag kaj Foujere. Parto de la episkopa lando de Naoned estis en la bretonlingva regiono. La limo pasis apud Konkerel, Gavr, Blen, Bouvron kaj Kambon, kaj trafis la Liger en Doñjez.

Okcidente de tiu limo, la geografiaj nomoj estas grandaparte bretonaj.

Oni kredas, ke dum la 12-a jarcento, la limo iris el la rivero Rañs ĝis la rivero Gwilen.






Sur karto el la 17-a jarcento, estas desegnita la limo inter la du lingvoj. Ĝi iras de Binig ĝis Kastelodren, lasante Lanlon-on en Suba Bretonujo (t. e., la okcidenta parto de la lando, kie oni parolas bretone). Tiam la limo pasas okcidente de Kintin, Loudieg, Rohan kaj Porc'hoed; ĝi iras paralele je la rivero Oud, ĉirkaŭe 25 kilometrojn de ĝi, okcidente. Tiam ĝi trafas la kunfluiĝejon de la Oud kaj la Gwilen. De tie ĝi iras al Herbignag kaj Gwenrann, kaj trafas la enfluejon de la Liger inter Eskoublag kaj Ar Pouligen.

Sur karto de 1711 la limo komenciĝas iom okcidente de Sant-Ke (apud Sant Brieg), kaj iras al Lanlon (ĝin lasante en Supera Bretonujo), tra Goudelin, Kastelodren, Plagad (lokante ilin en Suba Bretonujo). De tie ĝi trapasas la Lorjez-an arbaron ĝis Sant-Alar-waran-Oud, okcidente de Uzel. Tiam ĝi sekvas proksimune la riveron Oud ĝis apud Rohan, kaj tiam pasas okcidente de Rohan, Sant-Goneri, Karkadeu, Krec'hin, Re-

deneg, Seren, Tredion, Molag, Kistreberc'h kaj Peol, finiĝante je la rivero Gwilen kontraŭ Sant-Dole.

Nefidinda estas tiu ĉi karto.

Fakte, la sola esploro zorge farita kaj fidinda ĝis nun estas tiu, kiun P. Sebillot faris en 1878, kaj kiun li plibonigis en 1886.

Jen mallonge la limo ,kiun li indikas:

Plouc'ha; *Plourc'han,* Plian, *Tregidel,* Tresigne, Bringolo, *Plagad,* Sant-Yann-Kerdaniel, Lanrodeg, *Bosko,* Sant-Fiakr, Sant-Gweltaz, *Ar Vourc'h-Koz,* Koz-Korle, Korle, *Sant-Maeg, Sant-Jili-Kozvarc'had,* Mur, Sant-Koneg, *Sant-Karadeg, Hemouster,* Kroezañveg, *Sant-Goneri, Geltaz,* Noal-Poñdi, Kerforn, *Regini, Redeneg* Sant-Eleustr, Begnen, *Gwec'heno,* Sant-Yec'han-Brevele, *Plumeleg,* Plodren, *An Elwen, Langroez,* Sulnieg, *Berrig, Noal-Muzilhag, Muzilhag,* An Ambon.

La komunumoj, kies nomoj estas presitaj per kursivaj literoj, estis plejparte franclingvaj, kaj la aliaj, plejparte bretonlingvaj.

Koncerne la predikado en la preĝejoj, jen la tabelo verkita de Sebillot:

*Nur bretonne:*

Plian, Sant-Yann-Kerdaniel, Lanrodeg, Sant-Fiakr, Koz-Korle, Korle, Kroezañveg, Noal-Poñdi, Kerforn, Sant-Eleustr, Begnen, Sant-Yec'han-Brevele, Sulnieg, Berrig.

*Bretone kaj france:*

Bringolo, Sant-Maeg, Sant-Jili-Kozvarc'had, Mur, Sant-Koneg, An Elwen, An Ambon.

*Nur france:*

Treveneg, Plourc'han, Tregidel, Plagad, Bosko, Sant-Gweltaz, Ar Vourc'h-Koz, Sant-Gwen, Hemouster, Sant-





Goneri, Geltaz, Regini, Redeneg, Gwec'heno, Plumeleg, Tredion, Langroez, Noal-Muzilhag, Muzilhag.

## II. — LA DU LINGVOJ UNU APUD LA ALIA

La Bretona estis la lingvo de ĉiuj, la lingvo de l' popolo kiel tiu de l' nobelaro, nur ĝis la 10-a centjaro, laŭ oni kredas. Oni tamen ne scias, ĉu la uzo de la bretona estis tute ĝenerala en la orienta parto, kiun la franca lingvo denove konkiris poste.

La franca lingvo eniris Suban Bretonujon en la 10-a jarcento. Tiam revenis hejmen la bretonaj nobeloj, ekzilitaj post la invadadoj de la Skandinavoj. Tiuj nobeloj senbretoniĝis kaj fremdiĝis dum sia ekzilo. Ili alportis la morojn kaj la lingvon de l' Francoj. De tiam estis du lingvoj kune en nia lando : la bretona, t. e. la lingvo de la malsupraj, malkleraj klasoj; kaj la franca, t. e. la lingvo de la supraj, kleraj klasoj, kaj poste la lingvo de l' registaro kaj de la skoloj.

Estas malfacile determini, kiel fartis la du lingvoj dum la sekvantaj centjaroj. Sendube estas, ke la kamparanoj konstante uzis la bretonan, dum la burĝoj kaj la urbanoj pli kaj pli kutimiĝis al uzo de la franca. Pri tio estus necese fari precizan esploron, kiu neniam estis farita. Oni rajtas supozi, ke ĝis la fino de la 18-a jarcento, oni aŭdis en Suba Bretonujo nur bretonan en la kamparo, kvankam la nobeloj, la pastroj kaj la nemultaj kleruloj konis la francan, bone-malbone. En la urboj parolis france la nobeloj, la burĝoj, la ŝtatoficistoj kaj la riĉaj komercistoj; parolis bretone la popolo kaj la malgrandaj komercistoj, kiuj tamen sendube sciis iom da franca, kaj eble foje interparolis per tiu lingvo.



Nova elemento eniris la bretonan vivon dum la 19-a jarcento. Ĝiaj kaŭzoj estas tri:

1. La rekrutigo de la junaj Bretonoj milope en la francaj armeoj kaj en la franca milita maristaro.
2. La plimultigo de la skoloj, en kiuj la instruado estas farita franclingve.
3. La invadado de Bretonujo per vojaĝantoj kaj turistoj, pli kaj pli multaj.

De la 19-a jarcento, la kamparanoj lernas la francan. Tiel oni ne trovas hodiaŭ multajn bretonparolantojn, kiuj ne kapablas diri pli-malplibone ion franclingve. Krom tio, ne sole en la urboj, sed ankaŭ en la vilaĝoj, oni ekkutimis paroli france.

### Ĉapitro dua

### *Kiel fariĝis la esploro*

La esploro de *Gwalarn* estas la unua esploro farita en tuta Suba Bretonujo, parohope, por ekkoni la situacion de la bretona. Antaŭ ĉio, ni insiste deklaras, ke ĝi estas nek kompleta nek preciza. Kompleta kaj preciza esploro kostus multe pli ol ni povas elspezi. Kaj krome ĝi devus esti farita de registaro, aŭ de iu instituto subtenita de registaro. Sur tiu kampo, kiel sur multaj aliaj, ni ne povas esperi ion de la franca registaro.

Tial ni devis fari nedetalan esploron, tamen kun sufiĉe forta bazo. Ni do decidis enketi pri la situacio de la bretona en la religia vivo. Oni scias, ke en la preĝejoj oni uzas la lingvo de la parohanoj. Tiel, la uzo de unu aŭ alia lingvo en paroho estas spegulata per la uzo de tiu lingvo je la predikado kaj la katehismo (aŭ religia instruado de la infanoj).

Ni presigis sur paperfolioj deklaracion, kune kun la kvar ĉi-subaj demandoj:

1. *En kiu lingvo oni plej ofte predikas en la paroĥo?*

2. *Se oni predikas dulingve, kiu lingvo estas pli ofte uzata?*

3. *En kiu lingvo oni lernigas kateĥismon?*

4. *Se oni lernigas kateĥismon dulingve, en kiu lingvo lernas la plimulto de la infanoj, kaj kiaj infanoj?*

*La respondoj*

Ni ricevis proksimume 425 respondoj. Tiuj, kiuj respondis, estas ĉefe pastroj; plie kelkaj instruistoj, kuracistoj, studentoj, k. t. p.

Ni devas speciale mencii la respondojn, kiuj venis de la Gwened-a regiono. Preskaŭ kompleta listo estis verkita por ni de nur unu persono pri la tuta episkopa lando. Krome, la profesoroj de la Malgranda Seminario de Keranna faris enketon je la lernantoj, ĉiu lernanto pritraktante la situacion de la bretona en sia paroĥo. Ni ricevis preskaŭ 200 respondojn, verkitajn de tiuj infanoj, unuj bretonlingve, kaj la aliaj franclingve; ni dankas ilin kaj iliajn instruistojn.

La respondoj estas tre malsamaj je formo kaj valoro. Unuj entenas nur kvar vortojn, kaj aliaj estas tre longaj. Unuj estas zorge kaj precize verkitaj; kaj aliaj estas malprecizaj, plenaj je neinteresaĵoj (almenaŭ koncerne nia celo). Foje ni ricevis pri la sama paroĥo, tri kaj ĝis kvar nesamajn respondojn. Ni faris tiel bone kiel eble por ekkoni la ĝustan respondon.

*NOTO*

*Baldaŭ aperos libro, bretona kaj esperanta, enhavante la tutan esploron, kun detalaj kartoj.*

# « flandra esperantisto »

Kun granda ĝojo ni salutas la aperon de tiu nova esperantlingva gazeto, fondita de niaj flandraj amikoj.

Jen la alvoko, kiun publikigis « Flandra Esperantisto » en sia unua numero:

*Jen FLANDRA ESPERANTISTO*

*FLANDRA ESPERANTISTO volas esti la organo de ĉiuj Flandraj esperantistoj kaj instigi ilin al kunlaborado kaj organizado en propra FLANDRA ESPERANTISTA FEDERACIO.*

*FLANDRA ESPERANTISTO volas konigi al la eksterlandaj samideanoj la flandran celadon por propra kulturo kaj propra regado. . .*

*FLANDRA ESPERANTISTO enhavos ankaŭ rubrikon pri la luktado de aliaj subpremitaj popoloj, kiuj ne jam aŭ ne plu havas propran organon. Por tiu rubriko ni petas la kunlaboradon de anoj-esperantistoj de malgrandaj, subpremitaj popoloj.*

*FLANDRA ESPERANTISTO propagandos la lernadon de Esperanto en Flandrujo kaj zorgos por la neforgeso de la noblaj pensoj kaj paroloj de Zamenhof.*

*FLANDRA ESPERANTISTO estos ankaŭ kontraŭmilitema kaj batalos per ĉiuj siaj fortoj kontraŭ la plej hontiga plago de l'homaro: la milito!*

*FLANDRA ESPERANTISTO unuvorte ne nur volas esti la parolilo de la flandraj esperantistoj sed la parolilo de ĉiuj esperantistoj, kiuj simpatias kun la du fundamentaj ideoj, entenataj en nia devizo, « Libera Flan-*

*drujo en paca mondo »: memstareco por la flandroj, por ĉiuj gentoj; .. paco inter ĉiuj popoloj!*

*Jen FLANDRA ESPERANTISTO!*

*Helpu, apogu ĝin per varbado de abonantoj, per varbado de anoncoj, per monaj donacoj, per taŭga kunlaborado!*

*VIVU FLANDRUJO!*
*VIVU ESPERANTO!*
*VIVU LA MONDPACO!*

Ni fervore konsilas al niaj legantoj, ke ili abonu « Flandran Esperantiston ». La jara abonprezo estas 3 beljoj. La gazeto aperas ĉiumonate. Redaktoro kaj Administranto: Jan Van Schoor, Julius De Geyterstraat, 149/1, Antwerpen.

# bibliografio

(Ni recenzas duope senditajn verkojn, unupajn ni citas)

ALFRED DE MUSSET. — LA DU AMATINOJ, LA KAPRICOJ DE MARIANO. — tradukis Jan Van Schoor. — Eldonejo « La Verda Velo », Julius De Geyterstraat, 149/1, Antwerpen. — Prezo: 2 belgoj.

Du el la plej interesaj verkoj de la bone konata franca verkisto, esperantigitaj kun mirinda lerteco de la redaktoro de « Flandra Esperantisto ». Ni senpacience atendas alian tradukon de Jan Van Schoor, ĉifoje el la Flandra lingvo: « Elektitaj Noveloj », de Lode Baekelmans.

P. Dânov: LA FORTOJ EN LA VIVA NATURO (N° 9-10 de la Biblioteko « Nova Kulturo » — Atanas Nikolov, str. « Car Iv. Ŝiŝman », 19, Burgas, Bulgarujo. — Prezo de la tuta kolekto: :3 sv. fr.)

RICEVITAJ REVUOJ

Heroldo de Esperanto. — Revuo Kultura. — Flandra Esperantisto. — Hispana Esperanto. — International Language. — British Esperantist.

*Pro neatenditaj okazintajoj, NORD-OKCIDENTO ne aperis kune kun la lasta numero de GWALARN.*

*Krome, ĉi tiu numero, kvankam duobla, entenas nur 12 paĝojn.*

*Ni petas niajn abonantojn, ke ili senkulpigu nin. Ĉiuj, kiuj pagis la abonprezon por 1929, ricevos senpage la kvar numerojn de 1930.*

*La abonprezo por 1930 estos du respondkuponoj, aŭ ses pencoj, aŭ tri francaj frankoj.*

Nia adreso estas:

# NORD-OKCIDENTO
# GWALARN
# B. P. 75
## 39-bis, straed ar C'hastell
# Brest
## (Bretonujo)

LEVRIOU NEVEZ :

# AR ROUE LIR

niverenn 1 eus « al levriou 5 gwenneg »

an 10, dre ar post: 2 lur 50

(ne vez ket kaset dre ar post nebeutoc'h eget dek)

# REIZSKRIVADUR AR BREZONEG

gant Roparz Hemon

e brezoneg hag e galleg

niverenn 3 eus « ar skol vrezonek »

dre ar post: 3 lur

Lennit !

## Breiz Atao

Kelaouenn Strollad Emrenerien Vreiz
Sizuniek
e brezoneg hag e galleg
koumanant-bloaz ; 15 lur.
renerez ha mererez : B. P. 182, Roazon,
(C. C. 25-29 Rennes).

## Dihunamb

10, rue du Gaz, an Oriant
miziek : 10 lur ar bloaz.

## Feiz ha Breiz

4, rue du Château, Brest
miziek : 12 l. ar bloaz ; C.C. 44-40 Roazon.

## Breiz

15, rue des Capucins, Gwengamp
sizuniek : 12 l. ar bloaz ;
C. C. 13-851 Roazon.

Moulerez, 4, str. ar C'hastell, Brest. Ar Merour: Y. DREZEN.

# EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.

J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — 6 lur.

T. C. Murray — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.

TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — 5 lur.

GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — 1 lur.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.

B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.

H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.

Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur

Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.

Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.

M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.

A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.

A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.

